# GWALARN

TAOLENN

## PEREDUR MAB EVROG

troet diwar ar c'hembraeg-krenn

gant

ABEOZEN

PENNADOU

Al liorz espar (Roparz Hemon)
An hent digor
Brezoneg er C'henwerz

BREZONEG EEUN

Fiziañs
Kasoni ha digasoni
Skol ar Brezoneg Eeun
Geriou-Kroaz

*Stagadenn* : Geriadurig Gallek-Brezoneg
(Roparz Hemon)



123

C'HOUEVRER

1939

Brao eo goulenn ar brezoneg er c'henwerz, ar brezoneg er skol, ar brezoneg e pep lec'h.

Bravoc'h c'hoaz eo koulskoude lakaat da veva ha da greski ar c'hazetennou savet penn-da-benn e brezoneg.



TAOLENN

# PEREDUR MAB EVROG

**troet diwar ar c'hembraeg-krenn**

**gant**

## ABEOZEN

PENNADOU

Al liorz espar (Roparz Hemon)
An hent digor
Brezoneg er C'henwerz

BREZONEG EEUN

Fiziañs
Kasoni ha digasoni
Skol ar Brezoneg Eeun
Geriou-Kroaz

*Stagadenn :* Geriadurig Gallek-Brezoneg (Roparz Hemon)

*Setu echu al labour meur boulc'het gant Abeozen e 1925, lakaat e brezoneg ar Mabinogion kembraek.*

*Trugarez d'ezañ en ano Gwalarn ; trugarez d'ezañ en ano Breiz.*

*Eul labour meur, a lavaromp, kaset da benn gantañ, hag heñ gwall zalc'het gant e vicher skuizus a gelenner, hag heñ gwall sammet a-wechou gant trubuilhou ar vuhez.*

*Degasomp da goun istor al labour-se :*

*1925. Pwyll Prins Dyfet (niverennou Gwalarn 1, 3, 4. — diviet).*

*1926. Branwen Merc'h Llyr (5 ha 6. — diviet) — Manawyddan Mab Llyr (8. — priz : 5,50).*

*1927. Math Mab Mathonwy (9. — priz : 5,50).*

*1928. Huñvre Rhonabwy (13. — priz : 5,50).*

*1929. Kulhwch hag Olwen (18. — priz : 8,25 ; 18. — priz : 8, 25).*

*1930. Kulhwch hag Olwen, kendalc'h (21. — priz : 8,25. ; 25. — priz : 2,75).*

*1931. Owen ha Lunet (30. — priz : 3,30).*

*1934. Huñvre Maksen ; Luz ha Levelis (62. — priz : 4,40).*

*1936. Geraint hag Enid (93. — priz : 4,40).*

*1939. Peredur Mab Evrog (123).*

GWALARN.

Pajenn

# NOTENN

Daou skrid klok a zo eus Peredur, unan el Levr Gwenn hag unan all el Levr Ruz. Bez' ez eus ouspenn diou zarn-skrid B ha C el Levr Gwenn. Kemmou bras a-walc'h a zo etre ar skridou-se, neket hepken evit an doare-skriva hogen ivez en doare-lavar ha displega. En darn-skrid C e teu an danevell d'he diwez gant pennad *Impalaerez Kristinobel,* ma seblant ar peurrest er skridou klokoc'h beza eur stagadenn yaouankoc'h. Ne deo an danevell gembraek nag eun droïdigez nag eun diverra eus barzoneg Crestien de Troyes. Ar barz gall en deus labouret moarvat war an hevelep skrid-mammenn ha Kembreiz. Eun dra zo asur da vihana : Peredur a zo bet anezañ e gwirionez en istor Kembre. Kalz eus pennadou an danevell a zo keltiek rik o orin. Ahendall diou arouez spisa Peredur, e c'hoaf fustet hir hag e c'hlandedgour, a hañval ivez beza eus an hevelep orin (1) Bevoc'h e ve ar spered koz keltiek e Peredur eget e Gereint hag Enid, troet endeo ganen e Gwalarn (93, 1936). Hogen ne van ken e Peredur nemet nebeut eus danvez kevrinus ha romantel Owen ha Lunet (Gwalarn 30, 1931). Ne gaver ket ennañ kennebeut kened mistr Huñvre Ronaboe (Gwalarn 13, 1928) na meurdez rust Kilouc'h hag Olwen (Gwalarn 18, 1929; 19, 1929 ; 21, 1930 ; 25, 1930). Petra bennak a zo

(1) Danvez an notenn-mañ a zo tennet evit an darn vrasa eus kentskrid Ellis ha Lloyd, Mabinogion, troidigez saoznek, Oxford, Clarendon Press, 1929.

da soñjal diwar-benn an danevellou-se strollet dindan an ano Mabinogion, sed amañ kaset da benn an droidigez boulc'het evit Gwalarn er bloaz 1925. N'eus nemet Peredur, d'am anaoudegez, a ve bet endeo trôet e brezoneg. Al levrenn V eus Levraoueg Brezon-Arvorat Skol Veur Liziri Roazon a zo anezi : *Le Roman de Peredur,* 1923. El levr-se, war eun dro gant ar skrid kembraek-krenn tennet diouz al Levr Gwenn, e kaver eun droidigez c'hallek hervez hini an Ao. Loth hag eun droidigez vrezonek gant an Ao. Jul ar Rouz, kelenner e kevrenn ar Skiantou er Skol Veur. Aozer an droidigez en deus ijinet eur reiz-skrivadur peurunvanet evit al labour-se. N'emañ ket em soñj barn ar reiz-skrivadur-se na va hini. Spi am eus nemetken e lenno aesoc'h lennerien Gwalarn va skrid, peogwir int boas ouz doare-skriva o c'helaouenn. Graet em eus va mad eus labour an Ao. Jul ar Rouz ha miret alies an talbennou-pennad.



# ISTOR PEREDUR MAB EVROG

## LODENN GENTA

BUGELIEZ.

Ar c'hont Evrog (2) a biaoue eur gontelez e tu an hanternoz. Ha seiz mab oa d'ezañ. Ha neket eus e zanvez dreist-holl e veve Evrog, hogen a lidstourmadegou hag emgannou ha brezeliou. Hag evel ma c'hoarvez alies da neb a bleustr war ar brezel, lazet e voe-heñ hag e c'houec'h mab. Hag ar seizvet mab d'ezañ, Peredur hen galved. Ar yaouanka oa hennez eus ar seiz mab. N'oa ket en oad da vont d'ar brezel ha d'en em ganna ; panevet se, lazet e vije bet evel e dad hag e vreudeur.

Eur wreg fur ha speredek oa mamm d'ezañ. Prederia a reas diwar-benn he mab hag he danvez. Sede pez a lakaas en he soñj : tec'hout gant ar mab d'eul lec'h digenvez ha distro, ha kimiada diouz ar vro annezet. Ha ne gemeras en-dro d'ezi nemet gwragez, bugale ha tud izelek ha dister na c'hallje ha na vije dereat outo nag emgannou na brezeliou. Ne gredje nikun e lec'h ma klevje ar mab komz nag a virc'hed nag a armou rak aon da denna e soñj warno.

(2) *Evrog* a zo ar penn-brezel ma kaver an ano anezañ en ano kêr *Eboracum,* hizio York evit ar Saozon.

## AN DIOU HEIZEZ.

Hag er c'hoad hir ez ae bemdez ar paotr da c'hoari ha da vanna daredou kelenn. Eun deiz e welas eun tropell gevr a oa d'e vamm ha diou heizez e-kichen ar gevr. Chom a-sav ha souezi a reas ar paotr en eur welout an diou-se hep kerniel ha kerniou da bep unan eus ar re all ; ha soñjal ez oant bet pell amzer dianket hag en abeg da se oa bet kollet o c'hern ganto. Hag en ti edo e penn ar c'hoad d'ar gevr, gant kadarnded ha primder e kasas ebarz an heizezed a-gevret gant ar gevr. Hag e teuas en-dro d'ar gêr.

— Va mamm, emezañ, eur pez souezus a welis amañ tost. Diou eus da c'hivri aet e gouez ha kollet ganto o c'herniou, keit int bet e gouez dindan ar c'hoad. Ha n'en doe den muioc'h a reuz eget n'em eus-me bet ouz o c'has e-barz.

War se sevel a reas pep unan, ha mont da sellout. Ha pa weljont an heizezed, souezi meurbet a rejont e vije bet gant unan bennak awalc'h a gadarnded hag a wevnder da c'hallout dont a-benn anezo.

## AN TRI MARC'HEG.

Eun dervez int a welas tri marc'heg o tont gant eun hent-kezeg war lez ar c'hoad. Sede piou oant : Gwalc'hmei mab Gwiar, ha Gweir mab Gwestel hag Owen mab Urien. Hag Owen oa o heulia roudou, o vont war-lerc'h ar marc'heg en doa rannet an avalou e lez Arzur.

— Va mamm, emezañ, peseurt eo ar re-hont ?

— Aelez, va mab, emezi.

— Ez an da ael a-gevret ganto, eme Beredur.

Hag en hent en arbenn d'ar varc'heien e teuas.



— Lavar, va ene, eme Owen, ha gwelet ec'h eus eur marc'heg o vont e-biou amañ, pe hizio, pe dec'h ?

— N'ouzon ket, emezañ, petra eo eur marc'heg.

— Ar seurt oun-me, eme Owen.

— Mar lavarfes-te d'in ar pez a c'houlennin diganit, me a lavarfe d'it ar pez a c'houlennez-te.

— Larin, ez laouen.

— Petra eo an dra-mañ ? emezañ eus an dibr.

— Eun dibr, eme Owen.

Goulenn a reas Peredur, petra oa pep tra, ha pez a venned hag a c'halled ober anezo. Owen a zisplegas d'ezañ penn-da-benn petra oa pep tra ha pez a c'halled ober anezañ.

— Kae war da raok, eme Beredur, gwelet am eus an doare den a c'houlennez-te. Ha me ivez a ya d'az heul da varc'heg bremaik.

## AN DISPARTI.

Neuze e tistrôas Peredur d'al lec'h m'edo e vamm hag ar c'hoskor.

— Mamm, emezañ, neket aelez ar re-hont, nemet marc'heien.

Neuze e kouezas e vamm semplet-mik. Hag ez eas Peredur en e raok betek al lec'h m'edo ar mirc'hed a zegase d'ezo keuneud hag a zouge boued ha died eus al lec'hiou annezet d'ar gouelec'h. Kemer a reas eur marc'h glas marellet, askournek, ar c'hreñva d'e veno, hag e sammas eur bas warnañ e-giz dibr hag e teuas war e giz d'al lec'h m'edo e vamm.

War se sede hi, ar gontez, o tisempla.

— Ac'hanta, emezi, ha loc'ha a fell d'it ?

— Ya, emezañ.

— Gortoz diganen kuzuliou kent mont kuit.

— Lavar dillo, emezañ, gortoz a rin.

— Kae war da raok, emezi, da lez Arzur, elec'h m'emañ ar wella tud, ar re haela, ar re gadarna. Lec'h ma weli eun iliz, displeg da bater outi. Mar gwelez boued ha died, hag ezomm d'it anezañ, mar ne vez rôet d'it diwar sevended ha madelez, kemer-heñ da-unan. Mar klevez klemvan, kae diouz an tu-se, ha klemvan gwreg an anata eo er bed. Mar gwelez eur brageriz kaer, kemer-heñ da rei d'unan all : diwar-se e kavi brud. Mar gwelez gwreg kenedus, gra d'ezi al lez : ha pa n'oulfe ac'hanout, gwelloc'h den ha galloudekoc'h a raio ac'hanout eget araok.

Ha gant prenn e teuas-heñ a-benn da zreveza pep seurt harneziou en doa gwelet. Hag e kemeras penn e hent en e raok gant eun dournad spegou lemm o beg en e zourn.

## PLAC'H YAOUANK AR FRANKIZENN.

Diou noz ha daou zeiz e voe o kerzout dre eur vro digenvez ha gouez, hep boued, hep died. Ha neuze e teuas d'eur c'hoad meur dizarempred, ha pell er c'hoad e wele eur frankizenn gompez. Hag er frankizenn e wele eun deltenn ; hag evel dirak eun iliz e lavaras e bater diouti.

War-du an deltenn e teuas. An nor anezi oa digor hag eur gador aour e-kichen an nor hag eur plac'h yaouank duard peurvrao azezet er gador hag eun talgen aour war he zal, ha mein luc'hus en talgen hag eur bizou aour bras war he dourn.

Ha Peredur ha diskenn ha dont tre. Laouen e voe ar plac'h outañ hag e saludi a reas. Hag ouz tal an



deltenn e wele eun daol ha diou voutailh leun a win ha diou dorz a vara kann, ha jelkennou kig porc'hel-lig-laez.

— Va mamm a erbedas d'in, eme Beredur, lec'h ma welfen boued ha died kemer anezañ.

— Deus ouz taol, aotrou, emezi, ha bennoz Doue d'it.

Ouz taol ez eas Peredur ; an eil hanter eus ar boued hag an died a gemeras Peredur d'ezañ e-unan, hag an hanter all a lezas e-keñver ar plac'h yaouank. Ha goude echuet gantañ kemer boued, sevel a eure ha dont d'al lec'h m'edo ar plac'h yaouank.

— Va mamm, emezañ, a erbedas d'in kemer brageriz brao lec'h ma welfen.

— Kemer eta, va ene, ne deo ket me a viro ouzit.

Ar bizou a gemeras Peredur. Stoui a eure war benn e c'hlin ha rei eur pok d'ar plac'h yaouank, ha kemer e varc'h ha mont en e raok gant e hent.

## AR MARC'HEG GOURVENNEK.

Goude se, sed amañ ar marc'heg a biaoue an deltenn, o tont. Hennez oa aotrou ar frankizenn. Roudou ar marc'h a welas.

— Lavar, emezañ ouz ar plac'h yaouank, piou a zo bet amañ em goude.

— Eun den iskis e zoare, emezi.

Hag hi ha displega doare Peredur hag e gerzed.

— Lavar, emezañ, ha bet eo heñ ganit-te ?

— Ne deo ket, dre va feiz, emezi.

— Dre va feiz, n'az kredan. Ha betek m'en em gavin-me gantañ da dalvezout d'ezañ va c'hounnar ha va mez, ne chomi ket diou nozvez en eul lec'h pe en egile.

Hag ar marc'heg ha sevel da vont da glask Peredur.

## AR MARC'HEG DIVERGONT.

Peredur eus e du a gerzas dirazañ etrezek lez Arzur. Araok d'ezañ degouezout eno, e teuas eur marc'heg all d'al lez hag e rôas eur bizou aour teo d'eun den e toull an nor da zerc'hel e varc'h. Hag heñ ha dont en e raok d'ar sal vras m'edo Arzur hag e c'hoskor ha Gwenevar hag he merc'hed ; hag eur gwaz a gambr oa o servija eun hanafad da Wenevar. Hag ar marc'heg ha kemer an hanaf diouz dourn Gwenevar ha dinaoui an died oa ennañ war he dremm hag he c'horfenn ha distaga ganti eur skouarnad vat.

— Mar deus, emezañ, unan a venno klask tenna an hanaf-mañ diganin, ha talvezout an dismegañs-se de Wenevar, deuet d'am heul d'ar prad ha me hen gortozo eno.

Hag ar marc'heg ha kemer e varc'h ha loc'ha d'ar prad. Sede pez a reas pep unan neuze : stoui e benn rak aon na ve goulennet gantañ mont da dalvezout an dismegañs graet da Wenevar. Re hañval oa d'ezo n'en dije graet nikun seurt divergontiz nemet e vije d'ezañ kadarnded ha nerz, pe hud ha sorserez kement ma n'hallje neb hen talvezout d'ezañ.

## DONEDIGEZ PEREDUR D'AL LEZ.

War se, sede Peredur o tont tre er sal vras, war e jao glas-marellet, askournek, hag eun harnez groz digempenn en-dro d'ezañ. Ha Kei a oa en e sav e-kreiz leur ar sal vras.



— Lar, eme Beredur, ar gour hir hont, pelec'h emañ Arzur ?

— Petra fell d'it-te, eme Gei, diouz Arzur ?

— Va mamm a gemennas d'in dont da veza urziet marc'heg gant Arzur.

— Dre va feiz, eme Gei, re zigempenn out-te deut e-keñver marc'h hag armou.

Ha neuze ha tud al lez merzout Peredur ha staga d'e zreveza ha da foeta bizier outañ. Stad enno e vije deut unan a seurt doare da gas an darvoud all er-maez a goun.

## AR GORRED.

Ha war se, sede ar c'horr o tont ebarz. Deut oa eur bloavez kent se da lez Arzur,heñ hag e gorrez, da c'houlenn herberc'h digant Arzur. Ha kement-se o devoe digantañ. Nemet e kerz ar bloavez n'o doa lavaret ger ouz den. Pa welas ar c'horr Peredur :

— Ac'hanta, emezañ, Gras Doue warnout, Peredur vrao, emezañ, mab Evrog, penn ar gadourien, ha bleuñv ar varc'heien.

— Hep mar, gwaz, eme Gei, sed aze ober diseven : beza eur bloavez mut e lez Arzur, ha gallout dilenn da genbrezeger ha da genever ; ha gervel eur seurt den hag hemañ, a-ouez d'an impalaer ha d'e c'hoskor, penn ar gadourien ha bleuñv ar varc'heien.

Ha Kei ha rei eur skouarnad d'ezañ ken na gouezas d'an traoñ e penn ar sal, fatiket.

Ha neuze, sed amañ ar gorrez o tont.

— Ac'hanta, emezi, bennoz Doue warnout, Peredur vrao, mab Evrog, bleuñv ar gadourien, ha kantol ar varc'heien.

— E gwir, maouez, eme Gei, sed amañ ober divalo : beza eur bloavez mut e lez Arzur, hep lavarout eur ger ouz den, hag ober eus eur seurt den hag hemañ, hizio, a-ouez Arzur hag e gadourien, bleuñv ar vrezelourien ha kantol ar varc'heien.

Hag heñ ha distaga ganti eun taol troad ken na gouezas semplet.

KENTA EMGANN.

— Gour hir, eme Beredur neuze : lar d'in-me pelec'h emañ Arzur.

— Tav gant da sonenn, eme Gei. Kae da heul ar marc'heg a yeas ac'han d'ar bradenn, ha degas an hanaf digantañ ha kas-heñ d'an traoñ ha kemer e varc'h hag e armou. Ha goude se e teui a benn da veza urziet marc'heg.

— Gour hir, emezañ, ober a rin-me kement-se.

Ha Peredur ha trei penn e varc'h ha kuit d'ar bradenn.

Ha pa erru eno ez oa ar marc'heg o varc'hekaat er prad ha lorc'h ennañ eus e nerz hag e gadarnded.

— Lavar, eme ar marc'heg, ha gwelet ec'h eus-te nikun eus al lez o tont war va lerc'h ?

— Ar gour hir oa eno, emezañ, a gemennas d'in da ziskar-te, ha kemer an hanaf hag an armou d'in va-unan.

— Tav, eme ar marc'heg, kae war da giz d'al lez, ha goulenn digant Arzur eus va ferz dont pe heñ pe eun all d'en em ganna ganen-me. Ha mar ne deu hepdale ne chomin ket d'hen gortoz.

— Dre va feiz, eme Beredur, dilenn-te ; pe dre gaer pe dre heg e fell d'in ar marc'h, hag an armou hag an hanaf.



Hag ar marc'heg neuze ha sailha warnañ kounnarek ha gant troad e c'hoaf etre e skoaz hag e c'houzoug distaga gantañ eun taol gloazus meurbet.

— A waz, eme Beredur, ne c'hoarie ket gwizien va mamm ganen-me evelse. Me ivez a c'hoario ganitte evelhen.

Ha Peredur ha darc'haoui outañ eun dared beg lemm ha tizout an den en e lagad ken na deas dre e gilpenn er-maez hag an den maro war al leur.

— E gwir, eme Owen, mab Urien, ouz Kei, soñjet fall ec'h eus a-zivout an den foll ac'h eus kaset war-lerc'h ar marc'heg. Unan eus an daou dra, diskaret eo bet pe lazet. Mar deo bet diskaret, e niveri e-mesk an dud uhel a vo graet gant ar marc'heg ha mez peurbadus a vo da Arzur ha d'e gadourien. Mar deo bet lazet, ar vez evelkent a zeuio hag ouspenn e bec'hed warnout. Ha ne virin-me va enor mar ne dan-me da c'houzout petore darvoud a zo c'hoarvezet gantañ.

Hag Owen ha dont war-raok etrezek ar bradenn. Ha pa zeuas eno, edo Beredur o stleja ar gour d'e heul penn da benn d'ar prad.

— A Aotrou, eme Owen, gortoz ; me a ziwisko an armou.

— Morse, eme Beredur, ne zeuio ar sae houarn-se diwarnañ : lod anezañ eo-hi.

Neuze e tiwiskas Owen an armou hag an dilhad.

— Sed amañ d'it, va ene, emezañ, bremañ eur marc'h hag armou gwell eget ar re all. Kemer-int ez laouen. Ha dired ganin-me da lez Arzur d'az urzia marc'heg.

— Ne virin va enor, eme Beredur, mar dan. Nemet doug an hanaf eus va ferz da Wenevar, ha lavar da

Arzur : pe lec'h bennak e vin, e zen a vezin. Ha mar gallan ober gounid ha servij d'ezañ, me her graio. Ha lar d'ezañ ne din d'e lez morse ken na gejin gant ar gour hir a zo eno da dalvezout d'ezañ dismegañs ar c'horr hag e gorrez.

Hag Owen ha dont en e raok d'al lez ha menegi an darvoud da Arzur ha Gwenevar ha da bep unan eus ar c'hoskor hag ar gourdrouz ouz Kei.

## AR C'HOUEZEK MARC'HEG.

Ha Peredur eus e du a gerzas en e raok gant e hent. Evel m'edo o kerzout, sed amañ eur marc'heg o tegouezout gantañ :

— A beban e teuez-te ? eme ar marc'heg.

— Dont a ran eus lez Arzur, emezañ.

— Ha gwaz d'Arzur out-te ?

— Ya, dre va feiz, emezañ.

— Lec'h reiz hemañ d'en em erbedi eus Arzur.

— Perak ? eme Beredur.

— Me hel laro d'it, eme egile. Laer ha freuzer diwar goust Arzur oun-me bet a viskoaz ; ha kement hini a gejas ganin eus e wizien, me e lazas.

Ne voe ket hiroc'h eget-se an diviz ; en em ganna a rejont ha ne voe ket pell ma taolas Peredur egile dreist talier e varc'h d'al leur.

Truez a c'houlennas ar marc'heg.

— Truez az pezo, eme Beredur, gant ma toui mont da lez Arzur ha displega d'ezañ eo me az tiskaras en enor hag e servij d'ezañ, ha displega d'ezañ ouspenn ne vresin leur e lez biken ken na gejin gant ar gour hir a zo eno da dalvezout d'ezañ dismegañs ar c'horr hag ar gorrez.



Ar marc'heg, rôet gantañ e c'her war ar poent-se, a loc'has war-raok etrezek lez Arzur hag a zisplegas an darvoud penn-da-benn hag ar gourdrouz ouz Kei.

Ha Peredur eus e du a gendalc'has gant e hent. Hag en hevelep sizun e kejas gant c'houezek marc'heg hag o diskaras holl hag e teujont war-raok da lez Arzur, ganto eun hevelep danevell ha gant ar c'henta, hag an hevelep gourdrouz ouz Kei.

Rebech en doe Kei digant Arzur hag ar c'hoskor ha nec'het e voe diwar se.

## KASTELL AL LENN.

Peredur a yeas gant e hent hag en diwez e teuas d'eur c'hoad meur dizarempred. Ha war vevenn ar c'hoad edo eul lenn ; hag en tu all d'al lenn ez oa eul lez vras ha mogeriou stummet kaer en dro d'ezi. War c'hlann al lenn ez oa eur gour gwenn-louet azezet war eun dorchenn seiz, hag eur gwiskamant seiz en-dro d'ezañ. Mevelien oa o pesketa en eur vag war al lenn.

Pa welas an den gwenn-louet Peredur o tont, e savas hag e kerzas d'al lez, ha kamm ez oa ar gour. Peredur a zeuas war-raok d'ar c'hastell. Digor oa an nor, hag e teuas er sal vras. Ha pa erruas edo ar gour gwenn-louet azezet war eun dorchenn seiz hag eur pez tantad o teraou da leski. Hag ar c'hoskor hag ar vevelien a savas da ziambroug Peredur : e ziskenn hag e ziharneza a rejont. Skei gant e zourn war benn an dorchenn a eure ar gour ha pedi ar paotr yaouank da zont da azeza war an dorchenn. Azeza a rejont kichen-ha-kichen ha staga da ziviz. Ha pa voe koulz e voe staliet an taoliou hag ez ejont da zebri. Peredur

a zeuas d'azeza eus an eil tu d'ar gour hag e stagas da zebri. Goude echu ar pred, goulenn a reas ar gour ouz Peredur ha gouzout a rae c'hoari mat gant ar c'hleze.

— N'ouzon ket, eme Beredur, m'am befe skol, ha n'oufen ket.

— An hini a oufe, emezañ, c'hoari gant ar vaz hag ar skoed, a oufe ivez en em ganna gant ar c'hleze.

Daou vab oa d'ar gour gwenn-louet, eur paotr melegan hag eur paotr duard.

— Savit, paotred, emezañ, da c'hoari gant bizier ha skoedou.

Hag ar baotred ha mont da c'hoari.

— Lavar, va ene, eme ar gour, piou eus ar baotred a c'hoari ar gwella ?

— War va meno, eme Beredur, e c'hallfe ar paotr melegan, abaoe eur pennad, tenna gwad diouz ar paotr duard, ma karfe.

— Kemer-te, va ene, ar vaz hag ar skoed a-dre daouarn ar paotr duard ha tenn gwad diouz ar paotr melegan mar gallez.

Peredur a savas en e sav hag a gemeras ar vaz hag ar skoed. Darc'haoui eun taol a eure war ar paotr melegan ken na gouezas an abrant war al lagad hag ar gwad o tiruilha puilh.

— Mat, va ene, eme ar gour, deus da azeza bremañ. Gwella den d'en em ganna gant ar c'hleze en enezenn-mañ e vezi. Da eontr-te, breur da vamm, oun-me. A-gevret ganin-me e vezi eur pennad da zeski boaziou seven ha kourtes. Dilez bremañ yez da vamm. Me a vezo da vestr ha da urzia a rin marc'heg. Hiviziken sed amañ pez a ri : Ha gwelout a rafes eun dra eston evidout, na c'houlenn war he divout ; ma



ne vez den savet mat d'he displega d'it, ne deo ket warnout e vo an tamall nemet warnoun-me, peogwir oun da vestr.

A bep seurt enor ha servijou a gemerjont ha pa voe pred ez ejont da gousket.

## KASTELL AR PRAD.

Kerkent ha ma teuas an deiz, sevel a eure Peredur ha kemer e varc'h ; ha gant aotre e eontr e loc'has war-raok. Dont a eure d'eur c'hoad meur hag e dibenn ar c'hoad d'eur prad kompez ; hag en tu all d'ar prad e wele eur c'hastell bras hag eul lez kaer. D'al lez e kerzas Peredur hag ar porz a gavas digor ha d'ar sal vras ez eas. Evel m'errue edo eur gour gwenn-louet a zoare en e goazez war gostez ar sal ha paotred yaouank bodet en-dro d'ezañ. Ha pep unan ha sevel en arbenn d'an den yaouank ha mat e voe o doare hag o servij en e geñver. En eil tu d'an denjentil e voe lakaet Peredur da azeza ha da zebri.

Goude ma voe echu ganto debri hag eva tra ma plijas d'ezo, goulenn a eure an denjentil digant Peredur ha gouzout a rae en em ganna gant ar c'hleze.

— Mar kavfen desk, eme Beredur, hañval eo ganin e oufen.

Eur grapinell houarn meur oa ouz leur ar sal, danvez stardadenn-dourn eur brezelour anezi.

— Kemer, eme ar gour ouz Peredur, ar c'hlezehont ha sko war ar grapinell houarn.

Peredur a savas en e sav ha war ar grapinell e skoas ken na voe-hi e daou damm hag ar c'hleze kemendall.

— Laka an daou damm kevret ha stag anezo kenetrezo.

Ha Peredur ha lakaat an tammou a-gevret hag assouda a rejont evel kent.

Hag an eil gwech e skôas ken na dorras ar grapinell e daou damm hag ar c'hleze kemendall. Hag evel araok assouda a rejont. An trede gwech e skôas ken na dorras ar grapinell e daou damm hag ar c'hleze kemendall.

— Laka a-gevret adarre ha stag.

Peredur o lakaas eun trede gwech a-gevret ha ne adstage ken nag ar grapinell nag ar c'hleze.

— Mat, gwaz, emezañ, deus da azeza ha bennoz Doue warnout. Er rouantelez, gwella den a emgann gant ar c'hleze out-te. Diou lodenn eus da nerz ec'h eus kavet hag an dredereenn ez out hep he c'haout. Ha goude ma 'z pezo kavet anezañ en e bez, ne vezi diouz nerz nikun. Eontr d'it, breur da vamm oun-me, breur ar gour e oas neizeur en e lez.

Hag e-kichen e eontr ez azezas Peredur ha diviz a rejont.

## AR GOAF GWADEK HAG AR PENN TROUC'HET.

Goude se Peredur a welas daou waz o tont tre er sal vras ha da c'houde, eus ar sal d'ar gambr, ganto eur goaf bras-divent ha teir gouer wad o redek eus gouzoug ar goaf betek an douar. Ha pa welas pep unan ar wizien o tont en doare-se, leñva ha klemm a reas pep hini anezo ken n'oa ket aes da nikun e c'houzañv. Ne drouc'has ket ar gour e ziviz ouz Peredur evit-se ; ne lavaras ket kennebeut da Beredur



petra oa se hag eus e du ne c'houlennas ket hemañ digantañ.

Goude tevel eur pennadig, setu diou blac'h yaouank o tont e-barz, etrezo eur pez plad gant penn eun den warnañ ha leun-wad en-dro d'ar penn. Hag ar c'hosgor da c'harmi ha da leñva ken na oa diaes da nikun beza en eun hevelep ti ganto. En diwez paouez a rejont ha chom en o c'hoazez tra ma voe meno d'ezo hag eva. Da c'houde se eur gambr a voe kempennet da Beredur hag ez ejont da gousket.

## PEREDUR HAG E C'HOAR-LAEZ.

Antronoz ar beure, Peredur a savas ha gant aotre e eontr e kemeras penn e hent dirazañ. Ac'han e teuas d'eur c'hoad ha pell er c'hoad e kleve klemvan. Etrezek al lec'h m'edo ar c'hlemvan e teuas ha pa erruas e welas eur wreg duard kaer he doare, hag eur marc'h, gant e zibr warnañ, en e sav en he c'hichen, ha korf maro eur gour etre daouarn ar wreg. Ha tra ma klaske lakaat ar c'horf en dibr, e koueze ar c'horf d'an douar ha neuze e laoske hi eur griadenn.

— Lavar, va c'hoar, eme Beredur, pe abeg ec'h eus-te da c'harmi ?

— A Beredur eskumunuget, emezi, nebeut a sikour em anken am eus kavet biskoaz diganez.

— Perak, emezañ, e vefen-me eskumunuget ?

— Dre m'out bet abeg da varo da vamm. Rak p'out loc'het, en despet d'ezi, en hent, e lammas eur goaf enni ha diwar se ez eo marvet ha setu perak, dre m'out kiriek eus he zremenvan, out eskumunuget. Ar c'horr hag ar gorrez ac'h eus te gwelet e lez Arzur,

korr da dad ha da vamm oa hennez. Ha c'hoar laez d'it oun-me ivez. Ha va fried eo hemañ a zo bet lazet gant ar marc'heg a zo er c'hoad. Na da ket da vont war e dro gant aon na'z lazfe.

— E gaou e rez, va c'hoar, emezañ, ouz va zamall. Diwar beza bet keit amzer a-gevret ganeoc'h, a-vec'h ma teuin a-benn anezañ. Ha pa vijen bet pelloc'h n'e drec'hfen biken. Evidout-te, tav pelloc'h gant da glemvan peogwir ne dalv da sikour ebet d'it. Douara a rin ar gour ha mont a rin ganez d'al lec'h m'emañ ar marc'heg ha mar gallan hen talvezout d'ezañ, hen ober a rin.

Goude douara ar gour, i a zeuas d'al lec'h m'edo ar marc'heg, er frankizenn, o varc'hega e varc'h. Dioustu e c'houlennas ar marc'heg ouz Peredur a belec'h e teue.

— Dont a ran eus lez Arzur.

— Ha gwaz d'Arzur out-te ?

— Ya, dre va feiz.

— Al lec'h reiz da sevel gant Arzur !

Ne voe ket hiroc'h eget se : en em argadi a rejont ha war al lec'h e tiskaras ar marc'heg. Truez a c'houlennas hemañ.

— Trugarez a gavi gant ma kemeri ar wreg-mañ da bried, ha ma ri dereat outi evit beza lazet he gour hag heñ digablus. Mont a ri dirazout da lez Arzur ha menegi d'ezañ ez eo me am eus da ziskaret en e enor hag en e servij hag e kemenni d'ezañ ne din d'al lez ken n'en em gavin gant ar gour hir a zo eno da dalvezout d'ezañ dismegañs ar c'horr hag ar plac'h.

Ha gouestlou a gemeras war ar poent-se digantañ. Hag ar marc'heg ha lakaat e wreg en dibr en eun doare reiz ha mont en e raok da lez



Arzur ha displega d'ezañ e dro hag ar gourdrouz ouz Kei.

Rebech en doe Kei digant Arzur hag ar c'hosgor evit beza gwallgaset eun den kenkouls ha Peredur diouz lez Arzur.

— Ne zeuio an den yaouank-se biken d'al lez, eme Owen, na da Gei e-unan er-maez eul al lez.

— Dre va feiz, eme Arzur, me a gantreo gouelec'hiou Enez Preden war e lerc'h betek kavout anezañ. Ha neuze graet pep unan anezo gwasa a c'hallo d'e gile.

## PLAC'H YAOUANK KASTELL AN TOURIOU.

Peredur eus e du a gerzas war-raok gant e hent hag a erruas gant eur c'hoad meur digevannez. Roudou tud nag anevaled ne wele er c'hoad, nemet strouez ha louzou. Pa zegouezas e dibenn ar c'hoad, e welas eur c'hastell meur, pinvidik e stumm, ha touriou kadarn en-dro d'ezañ, niverus. Ha stok ouz an nor-borz, hiroc'h oa al louzou eget e lec'h all.

War-se, sed eur gwaz rouz treut war eur c'hranell a-us d'e benn :

— Dilenn, aotrou, emezañ, pe me a zigoro an nor d'it pe menegi d'ar mestr emaout-te e toull an nor.

— Lavar emaoun amañ ; ha ma venner ez afen e-barz, mont a rin.

Ar paotr yaouank a zeuas dillo en-dro, hag a zigoras an nor da Beredur hag a zeuas en e raok d'ar sal. En eur erruout eno, e welas triouec'h gwaz, tud treut rouz anezo, a hevelep ment, stumm, oad ha gwiskamant, gant ar gwaz a zigoras an nor d'ezañ. Ha seven

e voe o doare hag o servij ; diskenn anezañ a rejont hag e ziharneza. Hag i hag azeza ha diviz.

Ha neuze, sed amañ pemp plac'h yaouank o tont eus ar gambr d'ar sal vras. Ar plac'h yaouank uhela anezo, diarvar oa d'ezañ n'en doa biskoaz gwelet dremm ken kaer hag he hini. Eur c'hoz wiskamant seiz, toullet, bet mat gwechall, ma weled he c'hroc'hen a-dreuz d'ezañ, gwennoc'h eget ar vleunienn-strink ar gwenna. He bleo d'ezi hag he diou abrant a oa duoc'h eget ar jed, daou dakadig ruz oa war he dioujod, rusoc'h eget an dra rusa. Saludi Peredur a eure ar plac'h yaouank ha lakaat he divrec'h en-dro d'e c'houzoug hag azeza en e gichen.

Ne voe ket pell da c'houde e welas diou leanez o tont tre, eur picher leun a win gant an eil anezo ha c'houec'h torz bara kann gant eben.

— Itron, emezo, Doue a oar ne van er gouent-hont henoz, nemet kemendall a voued hag a zied.

Ha neuze ez ejont da zebri. Peredur a daolas evez e venne ar plac'h yaouank rei d'ezañ eus ar boued hag an died muioc'h eget d'ar re all.

— Te, va c'hoar, emezañ, me eo a ranno ar boued hag an died.

— Na ri ket, va ene, emezi.

— Mez war va baro mar ne ran, emezañ.

Peredur a gemeras davetañ ar bara hag a rôas da bep unan kement ha d'egile, hag heñvel evit an died e vuredad muzul. Goude echu pred :

— Gras e ve ganen, eme Beredur, kaout eul lec'h sioul da gousket.

Eur gambr a gempennjod d'ezañ, ha da gousket ez eas Peredur.



— Sed amañ, c'hoar, eme ar wazed ouz ar plac'h yaouank, an ali hon eus da rei d'it.

— Pehini eo hennez ? emezi.

— Mont davet ar paotr yaouank er gambr-hont d'en em ginnig d'ezañ en doare ma vo da gantañ pe evel gwreg pe evel serc'h.

— Sed aze, emezi, ne deo ket dereat. Me ha n'em eus biskoaz bet darempred gant eur gour, hag en em ginnig ac'hanoun va-unan d'ezañ araok m'en defe graet e lez d'in, n'hellan ket evit tra ebet.

— Doue a gemeromp da dest, emezo, mar ne rez te kement se, ni az lezo amañ d'az enebourien.

Ha neuze ar plac'h yaouank ha sevel en eur ouela dourek ha mont war-raok d'ar gambr. Gant trouz an nor o tigeri, dihuni a reas Peredur. Hag edo ar plac'h yaouank gant an daerou o tiruilha war he dioujod...

— Lavar, va c'hoar, emezañ pe abeg a zo d'it da ouela ?

— Hag e larin d'it, aotrou, emezi. Va zad a biaoue al lez-mañ hag ar glad gwella er bed en-dro d'ezi. Setu ma oa mab eur c'hont all ouz va goulenn-me digant va zad. Ne dajen ket gantañ dre gaer ; n'am roje ket va zad d'ezañ na da nikun en desped d'in. Ne oa a vugale d'am zad nemedoun-me ; goude maro va zad e kouezas an danvez em c'herz. Nebeutoc'h c'hoaz e felle d'in an den neuze eget araok. Sede ma reas brezel ouzin hag aloubi va danvez nemet an ti-mañ. A drugarez da gadarnded ar wazed ac'h eus gwelet, breudeur-vager d'in ha da greñvder an ti-mañ ne drec'hfe biken warnomp tra ma padfe ar boued hag an died. Ha diviet int nemet ez oa al leanezed ac'h eus te gwelet ouz hon beva, dre m'eo frank evito ar vro hag an domani. Ha bremañ n'o deus mui na

boued na died. Ha ne deo ket pelloc'h eget warc'hoaz e teuio ar c'hont gant e holl nerzou a-enep ar c'hreñv-lec'h-mañ. Ha mar tap peg ennoun-me ne vezo ket gwell va stad eget beza rôet d'e baotred varchosi. Setu perak oun deut davedout, aotrou, d'en em ginnig d'it en doare ma kavi mat, evit ma teui war hor skoazell d'hor c'has ac'halen pe d'hon difenn amañ.

— Kae da gousket, va c'hoar, emezañ ; ne din diouzit hep eun unan eus an traou-se.

War he c'hiz ez eas ar plac'h yaouank ha mont da gousket.

## AN EMGANNOU EVIT PLAC'H KASTELL AN TOURIOU.

Antronoz ar beure, sevel a reas ar plac'h yaouank ha dont d'al lec'h m'edo Peredur ha demata anezañ :

— Doue a roio mad d'it, va ene, emezañ. Hag a nevez ganit ?

— N'eus nemet kelou mat, aotrou, tra ma vi yac'h. Ar c'hont hag e holl dud a zo diskennet e-tal an ti. Ha n'eus gwelet nep lec'h liesoc'h teltenn ha marc'heg o c'hervel war-lerc'h eun all d'en em ganna.

— Ma, eme Beredur ; harnezer d'in va jao hag e savin.

Harnezet e voe d'ezañ e varc'h hag e savas hag e loc'has etrezek ar prad. Eno pa erruas ez oa eur marc'heg o varc'hekaat e varc'h, savet gantañ arouez an emgann. Ha Peredur ha stlepel anezañ dreist talier e varc'h d'an traoñ. Kalz re all a ziskaras en deiz-se D'abardaez, war-dro diwez an deiz, e teuas eur marc'heg a renk uhel d'en em ganna outañ. E gas d'al leur a eure Peredur. Truez a c'houlennas outañ.



— Piou out-te ? eme Beredur.

— E gwir, emezañ, penn-tiegez ar c'hont.

— Pe lodenn eus domani ar gontez a zo ez kerz ?

— E gwir, emezañ, eun drederenn.

— Ma, emezañ, daskor d'ezi an drederenn-se eus he danvez a-bez hag ar pez ac'h eus te bet a c'houhe nid diwarnañ penn-da-benn, hag ouspenn boued kant gour hag o died, hag o mirc'hed hag o armou, henoz en he lez d'ezi. Te avat a vezo prizoniad ganti gant na vi kondaonet d'ar maro.

Kement-se a voe asantet dioustu. Ar plac'h yaouank a voe laouen en noz-se : an trede rann eus he danvez d'ezi hag e-leiz a virc'hed hag a armou ha boued ha died en he lez. Didu tra ma voe da ganto a gemerjont ha da c'houde mont da gousket.

Antronoz ar beure, Peredur a gerzas d'ar prad hag eun niver bras en deiz-se a ziskaras. E diwez an deiz e teuas eur marc'heg a renk uhel lorc'hus. E ziskar a eure Peredur. Ha truez a c'houlennas egile.

— Piou out-te ? eme Beredur.

— Ar merour, emezañ.

— Petra zo ez kerz eus danvez ar plac'h yaouank ?

— An drederenn, emezañ.

— Trederenn he danvez d'ar plac'h yaouank ha kement ac'h eus bet a c'hounid diwarnañ en e bez ; ha boued daou c'hant den hag o died hag o mirc'hed hag o armou ha te ivez evel prizoniad d'ezi.

Kement se a voe asantet dioustu.

An trede deiz e teuas Peredur d'ar prad, ha muioc'h a dud a ziskaras en deiz-se eget eun deiz all. En diwez e teuas ar c'hont d'en em ganna gantañ hag heñ ha diskar ar c'hont d'an douar, ma c'houlennas hemañ truez.

— Piou out-te ? eme Beredur.

— Ne guzin ket, emezañ, ez oun-me ar c'hont.

— Ma, eme Beredur. Holl he c'hontelez d'ar plac'h yaouank, ha da hini d'it-te ouspenn, ha boued tri c'hant gour hag o died hag o mirc'hed hag o armou, ha te ivez en he galloud.

Hag evelse e voe Peredur e-pad teir sizun o redia d'an tellou ha d'ar sujidigez d'ar plac'h yaouank. Ha goude reiza ha plaenaat an traou war he danvez :

— Gant da aotre, emezañ, me a loc'ho en hent.

— Ha kement-se, va breur, a vennez-te ?

— Ya, dre va feiz. Ha ma ne vije dre garantez evidout ne vijen ket amañ eur pennad zo.

— Va ene, emezi, piou out-te ?

— Peredur mab Evrog eus an Hanternoz. Mar kouez anken pe chal warnout, degas kelou d'in ha me az tifenno mar gallan.

## AN TREC'H WAR AOTROU AR FRANKIZENN.

Ac'hano e loc'has Peredur. Ha pell eus al lec'h-se e tegouezas gantañ eur varc'hegourez, dindani eur marc'h treut leun-c'houez. Ha demata a eure ar marc'heg.

— A beban e teuez-te, va c'hoar ? eme Beredur. Menegi a reas-hi d'ezañ perak ez oa en hent e gizse. Sede ma oa-hi gwreg aotrou ar frankizenn.

— Ma, eme Beredur, me eo ar marc'heg m'ac'h eus bet ar reuz-se abalamour d'ezañ. Ha keuz a vo da neb a reas d'it kement-se.

D'ar c'houlz-se sed amañ eur marc'heg o tont hag



o c'houlenn digant Peredur ha gwelet en doa an doare marc'heg m'edo-heñ war e lerc'h.

— Tav gant da son, eme Beredur ; me eo an hini a glaskez. Ha dre va feiz, direbech eo ar plac'h yaouank em c'heñver-me.

En em ganna a rejont koulskoude, ha Peredur a ziskaras ar marc'heg. Trugarez a c'houlennas hemañ.

— Truez a gavi gant ma kerzi en-dro dre an hent m'out deut en eur zisplega ec'h eus kavet ar plac'h yaouank didamall ; hag ez out bet, e digoll d'ezi, diskaret ganen-me.

E c'her a roas ar marc'heg war ar poent-se ha Peredur eus e du a gerzas en e hent.

## SORSEREZED KERC'HLOEO.

War eur menez tost outañ e welas Peredur eur c'hastell. Ha war-du ar c'hastell e teuas ha skei ouz an nor-borz a eure gant e c'hoaf. Ha neuze sed amañ eur gwaz duard seven o tigeri an nor. Ment ha korf eur brezelour oa d'ezañ nemet ez oa en oad eur c'hrennard. Pa zeuas tre Peredur er sal, edo eur vaouez vras seven en he c'hoazez en eur gador hag e-leiz a verc'hed a-heul en he c'hichen. Ha laouen e voe an itron outañ. Pa voe deut koulz da vont ouz taol, ez ejont. Hag eur wech echu gant pred :

— Mat e vije d'it, denjentil, eme ar wreg, mont da gousket e lec'h all.

— Perak n'hellin-me ket kousket amañ ?

— Nao sorserez, va ene, emezi, a zo amañ, hag o zad hag o mamm ganto. Sorserezed Kerc'hloeo int. Ha ne deo ket tostoc'h d'eomp, a-benn an deiz,

tec'hout eget beza lazet. Endeo, deut int a-benn da aloubi ha da wasta an domani nemet an ti-mañ.

— Ma, eme Beredur, amañ e vezın henoz. Ha mar deu reuz, mar gellan rei harp, ober a rin ; droug ne rin ket avat.

Da gousket ez ejont.

War-dro an deiz, Peredur a glevas garmi. Hag heñ ha sevel trumm en e roched hag e vragez gant e gleze ouz e c'houzoug, hag er-maez e teuas. Ha pa erruas, edo eur sorserez o koueza war eur gedour, hag hemañ o c'harmi. Peredur a yeas d'ar sorserez hag a skoas gant ar c'hleze war he fenn ken na bladas an tokarn hag ar c'habell mailhek evel eur plad war he fenn.

— Da druez, Peredur vrao, mab Evrog, ha truez Doue !

— Penaos e c'houzout-te, gwrac'h, eo Peredur oun-me ?

— Tonkadur ha gweledigez eo d'in gouzañv reuz diganit, ha d'it-te kemer marc'h hag armou diganin-me. Ha ganin e vezi eur pennad da zeski d'it marc'hegez da varc'h hag embrega da armou.

— Evelhen, emezañ, ez pezo truez : da c'her na ri gaou hiviziken war domani ar gontez-hont.

Kred war ar poent-se a gemeras Peredur, ha gant aotre ar gontez e loc'has gant ar sorserez da lez ar sorserezed. Hag eno e voe teir sizun dioustu. Ha neuze dilenn a eure e varc'h, hag e armou a gemeras ha loc'ha war-raok gant e hent.

## AR PENITIOUR.

War-dro diwez an deiz e teuas d'eun draonienn, hag e penn an draonienn e teuas da logell eur peni-



tiour. Ha laouen e voe ar manac'h outañ hag eno e voe en noz-se.

Antronoz ar beure e savas ha pa zeuas er-maez ez oa kouezet eur gaouad erc'h en noz araok hag eur falc'hun gouez en doa lazet eun houad e-tal al logell. Ha, gant trouz ar marc'h, ar falc'hun ha sevel hag eur vran ha diskenn war gig an evn. Sede a eure Peredur neuze : chom a-sav war e varc'h ha sellout ouz ar vran oa e-kichen an houad. Ha prederia a reas a-zivout duder ar vran, gwennder an erc'h ha ruzder ar gwad ha soñjal ez oa an tri-se war ar wreg a gare-heñ ar muia. Da lavarout eo, he bleo oa duoc'h eget ar vran pe ar jed ; he c'hig oa ken gwenn hag an erc'h hag he dioujod oa ken ruz hag ar gwad.

## AN DEGOUEZ GANT ARZUR HAG E DUD.

D'ar poent-se, edo Arzur hag e goskor o klask Peredur.

— Ha gouzout a rit-hu, eme Arzur, piou eo ar marc'heg e c'hoaf hir a zo en e sav en draonienn uheloc'h ?

— Aotrou, eme unan, mont a ran da c'houzout piou eo.

Hag ar floc'h ha dont d'al lec'h m'oa Peredur, ha goulenn outañ petra a rae eno ha piou oa. Ken beuzet oa Peredur e soñj ar wreg muia a gare, ma ne rôas respont d'ezañ. Sede a reas egile : bounta gant e c'hoaf war Beredur ha Peredur eus e du a zistrôas ouz ar floc'h d'e stlepel dreist talier e varc'h d'an douar. Lerc'h-ouz-lerc'h e teuas pevar marc'heg war-nugent. Ha ne respontas-heñ unan muioc'h eget egile ;

nemet an hevelep c'hoari a eure gant pep unan : e deurel gant eun taol dreist e varc'h d'an douar.

## KEI D'AN TRAOÑ.

Kei d'e dro a zeuas davetañ, hag a gomzas garo ha dishegar ouz Peredur. Ha Peredur e gemeras gant e c'hoaf dindan e elgez hag e stlapas eur pennad mat dioutañ, ma torras e vrec'h ha planken e skoaz. Ha tra ma chome Kei fatiket, ken bras oa ar boan en doa bet, e tistrôas e varc'h, eun tiz feuls warnañ. Pa welas pep unan eus ar c'hoskor ar marc'h o tont hep ar gour warnañ, e teujont, mall warno, war-du al lec'h ma voe an darvoud. Hag eno pa errujont e kredas d'ezo oa lazet Kei. Hogen gwelout a rejont, ma kavfe eur mezeg da strolla an eskern ha da erea ar mellou ervat, ne vefe ket gwasoc'h diwar se. Ne fiñvas ket Peredur diouz e brederenn muioc'h eget araok en eur welout ar vodadeg en-dro da Gei. Douget e voe Kei e tinell Arzur, a lakaas dont war e dro mezeged akuit. Doaniet e voe Arzur diwar ar reuz c'hoarvezet gant Kei, rak e garout a rae meurbet.

## HANTEREREZ GWALC'HMEI.

Ha neuze e lavaras Gwalc'hmei ne dlefe nikun strafuilba eur marc'heg urziet diwar e brederenn en eun doare amzereat : rak gallout a rafe beza en defe graet eur c'holl bennak pe beza o soñjal er wreg muia a gare.

— Hag an dizereadegez-se marteze a zo bet hini ar re a zo aet d'e welout da ziweza. Ha mar bez da ganit, Aotrou, mont a rin da welout ha deut eo ermaez eus ar brederenn-se. Ha mar deo e-giz-se eo,



me a c'houlenno digantañ hegarat dont d'az kwelout.

Ha neuze ez eas droug e Kei, hag e rannas komzou kounnaret ha gwarizius.

— Gwalc'hmei, emezañ, hañval eo ganin-me e teui-te gantañ a-bouez e rañjennou. Hogen bihan e vezo da vrud ha da azaouez o tont a-benn eus eur marc'heg faez bet diviet en emgann. Evelse koulskoude ec'h eus trec'het war galz anezo. Ha tra ma pado da deod ganit ha da gomzou flour, a-walc'h e vo d'it evel armou eur sae seiz tano en-dro d'it. Ha ne vezo ket ret d'it terri na goaf na kleze gant eur marc'heg a gavi er stad-se.

Ha Gwalc'hmei ha lavarout neuze ouz Kei :

— Te a c'hellfe lavarout traou a vefe hegaratoc'h mar karfes. Ha ne deo ket warnoun-me d'it talvezout da zroug ha da zisplijadur. Hañval eo ganin-me ivez e tegasin ar marc'heg ganin hep terri na brec'h na skoaz d'in.

Neuze e laras Arzur ouz Gwalc'hmei :

— Evel eun den fur ha poellek e komzez-te. Ha kae te ez raok, ha kemer a-walc'h a armou en-dro d'it ha dilenn da varc'h.

En em wiska a eure Gwalc'hmei ha kerzout dirazañ evel en eur c'hoari a-zoug kamm e varc'h war-du al lec'h m'edo Peredur. Hag ez oa hemañ oc'h ehana ouz fust e c'hoaf ha beuzet en hevelep prederenn. Dont a reas Gwalc'hmei davetañ hep arouez enebiez ebet warnañ hag e lavaras outañ :

— Mar goufen-me e ve da ganit-te evel emañ da ganin-me, me a zivizfe ouzit. Rak kannad oun a-berz Arzur davedout evit goulenn diganit dont d'e welout. Ha daou zen a zo deut em raok war an hevelep kefridi.

— Gwir eo se, eme Beredur, ha diseven o doare int deut : en em ganna a rejont ganin-me. Ha n'edo ket da ganin kement-se mui eget n'edo da ganin beza tennet diwar ar soñj ez oan gantañ : Edon o prederia war ar wreg muia a garen. Sede penaos e teuas koun d'in a-zivout se : Edon o sellout ouz an erc'h hag ar vran ha war an takennou gwad eus an houad en doa lazet ar falc'hun en erc'h. Hag ez oan o soñjal edo heñvel he gwennder ouz an erc'h, ha duder he bleo hag he abrantou ouz ar vran, hag an daou dakad ruz oa en he dioujod ouz an diou dakenn wad.

— Ne doa ket hep noblder ar soñj-se, eme Walc'hmei ; ha n'oun ket souezet ne ve ket bet da ganit beza bet tennet diwarnañ.

— Ha larout a ri d'in, eme Beredur, hag emañ Kei e lez Arzur ?

— Bez' emañ, eme egile. Heñ eo ar marc'heg diweza a emgannas ouzit. Ha ne voe ket da vat e teuas d'ezañ an emgann ; terri a reas e vrec'h dehou ha planken e skoaz gant al lamm a gavas diouz taol da c'hoaf-te.

— Ma, eme Beredur, ne ra forz d'in staga da dalvezout dismegañs ar c'horr hag ar gorrez evelse.

Souezi a reas Gwalc'hmei en eur glevout Peredur o komz eus ar c'horr hag ar gorrez ; hag e tostaas outañ hag e kasas e zaouarn en-dro d'e gerc'henn ha goulenn piou oa e ano.

— Peredur mab Evrog am galver, emezañ. Ha te piou out ?

— Gwalc'hmei am galver-me, eme egile.

— Da eo ganin da welout-te, eme Beredur. Da vrud am eus klevet e pep bro m'oun bet enni, evit da ga-



darnded ha da lealded. Ha da vignoniez am eus da c'houlenn diganit.

— Hag ez pezo, dre va feiz. Ha ro-te ivez d'in da hini.

— Hag e kavi, ez laouen, eme Beredur.

Loc'ha war-raok a rejont laouen a-gevret hag eun-tu war-du al lec'h m'edo Arzur. Ha pa glevas Kei edont o tont, e lavaras :

— Gouzout a raen na vefe ket ret da Walc'hmei en em ganna ouz ar marc'heg. Ha ne deo ket eston d'ezañ dastum brud : muioc'h a ra gant e gomzou flour egedomp-ni gant nerz hon armou.

Hag ez eas Peredur ha Gwalc'hmei betek e tinell Walc'hmei da lemel o armou. Hag e kemeras Peredur an hevelep gwiskamant ha Gwalc'hmei ; ha mont a rejont dourn-ouz-dourn betek al lec'h m'edo Arzur, ha saludi anezañ.

— Sed amañ, Aotrou, eme Walc'hmei, ar gour ez out-te bet eur pennad mat ouz e glask.

— Degemer mat d'it, aotrou, eme Arzur, ha chom a ri ganin-me ? Ha ma 'm befe gouezet beza da gresk evel m'eo bet, ne vefes ket aet diouzin p'out aet. Kement-se evit gwir a ziouganas d'it ar c'horr hag ar gorrez ma 'z eas droug e Kei outo. Ha te a zialas anezo.

Ha neuze, sede ar rouanez hag he dimezelled o tont, ha demata a eure Peredur anezo, ha laouen e voent outañ hag e zemata a rejont. Lorc'h hag enor bras a reas Arzur da Beredur hag e teujont en-dro war du Kaer-Leon.

## ANGARAT.

Hag an noz kenta ma teuas Peredur da Gaer-Leon

e lez Arzur ha ma'z oa oc'h ober eun dro vale er c'hastell goude pred, sede ma tegouezas gantañ Angarat Dourn Aour.

— Dre va feiz, va c'hoar, eme Beredur, eur plac'h yaouank hegarat ha c'houek out-te : ha gallout a rafen-me da garout mui eget gwreg all ebet mar be da ganit ?

— Rei a ran va ger, emezi, evelhen : N'az karan ket ha ne vennin hen ober biken.

## AN DRAONIENN GELC'HIEK.

Antronoz ez eas Peredur kuit, hag an hent bras a-hed kein eur menez meur a heulias. Hag e dibenn ar menez e wele eun draonienn gelc'hiek. Erienou an draonienn oa koadek ha karregek ha goueled an draonienn oa anezi pradou ha douar-arat etre ar pradou hag ar c'hoad. Hag e kalon ar c'hoad e wele tier meur du, divalo al labour anezo.

Diskenn a reas Peredur ha kas e varc'h etrezek ar c'hoad. A-benn eur pennad er c'hoad e spurmantas tor eur roc'h lemm ; an hent a hede tor ar garreg hag eul leon stag ouz eur chadenn oa kousket ouz tor ar garreg. Eur poull doun spontus e vent a wele izeloc'h eget al leon, hag e-leiz ennañ a eskern tud hag anevaled. Ha Peredur ha tenna e gleze ha skei gant al leon, ma kouezas a-ispilh ouz ar chadenn a-us d'ar poull. Gant eun eil taol e skoas Peredur war ar chadenn ken na dorras houmañ ha ma kouezas al leon er poull. A-hed tor ar garreg e kasas Peredur e varc'h ken na zeuas tre en draonienn.

Hag e welas e-kreiz an draonienn eur c'hastell kaer hag ez eas war-du ar c'hastell. War al letonenn



e-tal ar c'hastell e welas eur gour louet bras en e goazez. Brasoc'h edo eget den en dije gwelet biskoaz. Ha daou zen yaouank oa o stlepel treid o c'hontellou en askourn morvil ; an eil anezo oa eur paotr duard hag egile eur paotr melegan. Hag e teuas Peredur war-raok betek al lec'h m'oa ar gour louet. Saludi a reas Peredur anezañ hag e lavaras ar gour louet :

— Mez war baro va forzier !

Hag e komprenas Peredur eo al leon a oa ar porzier-se. Ha neuze ar gour louet, ar baotred yaouank gantañ, a yeas d'ar c'hastell ha Peredur d'o heul. Hag eul lec'h kaer, a stumm uhel, a wele eno. Mont a rejont d'ar sal vras. Staliet oa an taoliou, ha boued ha died founnus warno.

Ha neuze e welas o tont eus ar gambr eur wreg oadet a-walc'h hag eur wreg yaouank. Ha brasa gwragez en defe gwelet biskoaz oant-i. En em walc'hi a rejont holl ha mont ouz taol. Ar gour louet a yeas da benn an daol, an uhela, ar wreg war an oad an nesa d'ezañ ; Peredur hag ar plac'h yaouank a voe lakaet kichen-ha-kichen, hag an daou baotr yaouank o servija anezo.

Sellout a reas ar plac'h yaouank ouz Peredur ha tristaat. Ha Peredur ha goulenn outi perak oa trist.

— Te, va ene, emezi, abaoe ma'm eus da welet da genta, te eo ar gour am eus karet ar muia. Ha kriz eo ganin gwelout war eur gwaz ken uhelouenn ha te an drouziwez a vezo warnout warc'hoaz. Ha gwelet ac'h eus-te an tier du, niverus, e goueled ar c'hoad ? Gwazed int holl ar re-se d'am zad, ar gour louet-hont. Ha ramzed int holl. Warc'hoaz en em voda ez enep a raint ha da laza. An draonienn gelc'hiet a anver an draonienn-mañ.

— Ma ! plac'h koant, hag ober a ri ma vezo va marc'h ha va armou en hevelep lojeiz ha me henoz ?

— Grin, drezoun-me ha Doue, mar gallan, ez laouen.

Pa voe gwell ganto mont da gousket eget eva, ez ejont d'o gwele. Hag ober a reas ar plac'h yaouank ma voe marc'h Peredur hag e armou en hevelep lojeiz hag heñ.

## AN EMGANN.

Antronoz e klevas Peredur tousmac'h gwazed ha mirc'hed en-dro d'ar c'hastell. Peredur neuze ha sevel ha gwiska e armou en-dro d'ezañ hag en-dro d'e varc'h. Hag e teuas d'al letonenn. Ar wreg deut war an oad hag ar plac'h yaouank a zeuas da gaout ar gour louet.

— Aotrou, emezo, kemer ger ar paotr yaouank na lavaro netra eus ar pez a welas amañ ha ni a vezo kret e viro e c'her.

— Ne gemerin ket, dre va feiz, eme ar gour louet.

Hag ez en em gannas Peredur ouz ar bagad. A benn an abardaez en doa lazet an drederenn anezo hep damant evitañ e-unan. Ma lavaras neuze ar wreg deut war an oad :

— Setu m'en deus ar paotr yaouank lazet e-leiz eus da dud. Ro trugarez d'ezañ.

— Ne rôin ket, dre va feiz, eme ar gour louet.

Ar wreg deut war an oad hag ar plac'h yaouank koant, diwar granellou ar c'hastell, a oa o sellout. Ha neuze e kejas Peredur gant ar paotr yaouank melen hag e laza a reas.



— Aotrou, eme ar plac'h yaouank, ro trugarez d'ar paotr yaouank.

— Ne rin ket, drezoun-me ha Doue.

Ha neuze e legouezas Peredur gant ar paotr yaouank duard hag e laza a eure.

— Gwell e vije bet d'it rei trugarez d'ar paotr yaouank kent d'ezañ laza da zaou vab. A-vec'h ma c'helli tec'hout da-unan.

— Kae te, plac'h yaouank, ha goulenn digant ar paotr yaouank ober trugarez d'eomp-ni, pa n'hon eus ket graet d'ezañ.

Hag ar plac'h yaouank a zeuas d'al lec'h m'oa Peredur, ha goulenn truez evit he zad a reas, hag evit ar re eus e dud a chome beo.

— Hag ez pezo, war an diviz ma'z aio da dad ha kement hini a zo dindanañ da ober gwazoniez d'an impalaer Arzur ha da lavarout d'ezañ ez eo Peredur, e waz d'ezañ, a reas ar servij-se.

— Hag e raimp drezoun-me ha Doue, ez laouen.

— Hag ouspenn e tegemerot ar vadiziant. Hag e kasin-me davet Arzur da c'houlenn digantañ rei an draonienn-mañ d'it ha da'z hered ez koude da viken.

Ha neuze e teujont en diabarz, hag e saludas ar gour louet hag ar wreg vras o-daou Peredur, hag e lavaras ar gour louet :

— Abaoe m'oun-me perc'henn d'an draonienn-mañ n'em eus gwelet kristen ebet o vont ac'han gant e vuhez nemedout-te. Evidomp-ni, mont a raimp d'ober gwazoniez da Arzur ha da zegemer feiz ha badiziant.

Ha Peredur ha lavarout neuze :

— Trugarekaat Doue a ran-me dre na'm eus torret va le ouz ar wreg muia a garan na lavarfen ger ouz kristen ebet.

Chom a rejont eno en noz-se. Antronoz ar beure ez eas ar gour louet hag e c'hoskor gantañ da lez Arzur, ha gwazoniez a rejont d'ezañ, hag e lakaas Arzur badezi anezo, hag e laras ar gour louet d'ezañ eo Peredur en doa trec'het warnañ. Hag e rôas Arzur d'ar gour louet ha d'e dud an draonienn evit he derc'hel dindanañ, evel m'en doa goulennet Peredur. Ha gant aotre Arzur ez eas ar gour louet en hent war-du an draonienn gelc'hiek.

## NAER AR WALENN AOUR.

Peredur eus e du a gemeras penn e hent antronoz ar beure hag e kerzas eur pennad mat en eur vro didud hep kavout eul lec'h annezet. En diwez, avat, e teuas betek eun ti bihan paour, hag eno e klevas ez oa eun naer gourvezet war eur bizou aour hep lezel ti ebet seiz miltir tro-dro d'ezañ. Hag ez eas Peredur d'al lec'h ma kleve edo an naer, hag en em ganna a reas ouz an naer en eun doare kounnarek, herr, pennek ha balc'h, hag en diwez e lazas an naer, hag ar bizou a gemeras d'ezañ e-unan. Hag evelse e voe pell amzer en ergerzadenn-se hep lavarout eur ger ouz n'eus forz peseurt kristen. Sede perak edo o koll e liou hag e gened diwar hiraez da lez Arzur ha d'ar wreg muia a gare ha d'e geneiled.

## KARANTEZ ANGARAT.

Ac'hane e kerzas war-raok da lez Arzur. Hag en hent e tegouezas gantañ goskor Arzur, hag en o fenn Kei o vont war eur gefridi d'ezo. Peredur a anavezas pep unan anezo, nikun avat eus ar c'hoskor n'hen anavezas.



— A beban e teuez-te, Aotrou ? eme Gei, ha diou wech ha teir gwech.

Ha ne responte ket egile. Ha Kei ha skei Peredur gant e c'hoaf a-dreuz d'e vorzed. Gant aon da veza rediet da gomz ha terri e le, mont e-biou a reas Peredur hep talvezout kement se da Gei hag e lavaras neuze Gwalc'hmei :

— Drezoun-me ha Doue, Kei, fall ac'h eus graet o wallgas eur paotr yaouank evel hemañ en abeg ma n'halle ket komz.

Hag heñ ha distrei da lez Arzur.

— Itron, emezañ ouz Gwenevar, ha gwelout a rez-te pegen drouk en deus Kei gwallgaset ar paotr yaouank-mañ dre ma ne c'helle komz ? Evit Doue hag evidoun-me, gra ober war e dro a-benn ma teuinme en-dro, ha me a dalvezo kement-se d'it.

Kent d'an dud distrei eus o c'hefridi, e teuas eur marc'heg d'al letonenn, e-kichen da lez Arzur, da c'houlenn eur gour d'en em ganna, ha kement-se a gavas. Diskar an den-se a reas. Hag eiz deiz e voe o tiskar eur marc'heg bemdez. Eun dervez edo Arzur hag e c'hoskor o vont d'an iliz. Sede ma welent ar marc'heg gwintet gantañ arouez an emgann.

— A wazed, eme Arzur, dre gadarnded va zud, ne din ac'halen ken na gavin va marc'h ha va armou da ziskar ar Yann Gouer-hont.

Neuze ez eas flec'h da gerc'hat marc'h hag armou Arzur ; hag e tegouezas Arzur gant ar flec'h o vont e-biou, hag e kemeras ar marc'h hag an armou, ha d'ar prad e teuas. Sede a reas neuze pep unan, pa voe gwelet Peredur o sevel hag o vont d'en em ganna ouz ar marc'heg : sevel war c'horre an tiez, ha war an torgennou hag al lec'hiou uhel da sellout ouz an

emgann. Sede ma reas Peredur sin gant e zourn d'ar marc'heg da c'houlenn digantañ staga gant an emgann. Hag ar marc'heg a sailhas warnañ, nemet ne fiñvas ket Peredur eus e lec'h evit-se. Ha Peredur neuze a rôas kentrou d'e varc'h hag a zilammas warnañ ez kounnarek, herr, spouronus-c'houero, birvidik ha balc'h, hag a zistagas gantañ eun taol binimus-lemm, gloazus-kalet, brezelouriek-start dindan e elgez hag a zibradas anezañ diwar e zibr hag a stlapas anezañ eur pennad mat dioutañ. Hag e teuas Peredur war e giz hag e lezas ar marc'h hag an armou gant ar flec'h evel kent. Hag eus e du e kerzas war droad d'al lez. Hag ar paotr yaouank mut e voe graet eus Peredur neuze.

Sede Angarat Dourn Aour o tegouezout gantañ.

— Drezoun-me ha Doue, aotrou, eun druez oa n'hallez ket komz. Mar gallfes prezeg, me az karfe ar muia eus ar wazed. Ha dre va feiz, ha pa n'hellez ket, da garout a rin ar muia koulskoude.

— Doue hen talvezo d'it, va c'hoar. Dre va feiz, me az kar ivez.

Hag e voe gouezet neuze eo Peredur oa-heñ. Derc'hel a reas neuze darempred ouz Gwalc'hmei hag Owen mab Urien, ha gant pep unan eus ar c'hoskor, hag e chomas e lez Arzur.

## AR GOUR DU ROK.

E Kaerleon war Wesk edo Arzur. Mont a reas da hemolc'hi, ha Peredur a-gevret gantañ. Peredur a laoskas e gi war eur c'haro, hag ar c'hi a lazas an aneval en eul lec'h distro. Hag eur pennad hent dioutañ e wele Peredur arouez eul lec'h annezet. Ha



war an tu-se ez eas. Gwelout a reas eur sal, ha war dreuz dor ar sal e wele tri gwaz moal kramennet o c'hoari gwezboell. Ha pa zeuas tre, e welas teir flac'h yaouank en o c'hoazez war eur bank, gwiskamantou aour en-dro d'ezo evel ma teree ouz merc'hed a renk uhel. Ha Peredur ha dont daveto da azeza war ar bank. Hag unan eus ar merc'hed a sellas parfet ouz Peredur hag a stagas da ouela. Ha Peredur ha goulenn outi perak e ouele :

— Droukat ma 'z eo ganin gwelout laza eun den ken kaer ha te !

— Piou am lazfe-me ?

— Ma ne ve fall d'it gortoz el lec'h-mañ, me hel lavarfe d'it.

— Daoust pegen bras e vo ar reuz warnoun o c'hortoz, me a selaouo.

— Ar gour a zo tad d'eomp a biaou al lez-mañ ; ha laza a ra-heñ kement hini a zeu d'al lez-mañ hep e aotre.

— Pe zoare gour eo ho tad-c'houi, pa c'hallo laza pep unan evelse ?

— Gour da ober treitouriez ha mac'homerez war e amezeien, ha ne deo reiz ouz nikun en-dro d'ezañ.

Hag e welas neuze ar wazed o sevel hag o tistalia an daolenn-c'hoari eus ar werin (3). Klevout a reas eun trouz bras ha goude an trouz e welas eur pikol gour du born o tont e-barz. Hag ar merc'hed yaouank a savas war e arbenn, ha tenna e wisk diwarnañ a rejont. Hag e teuas ar gour da azeza. Goude ma voe

(3) Ar ger *gwerin* a dalvez amañ da envel peziou ar c'hoari gwezboell.

diabafet ha sioulaet e taolas e sellou war Beredur hag e c'houlennas piou oa ar marc'heg-se.

— Aotrou, eme ar plac'h yaouank, ar gwaz kenedusa hag a ouenn uhela ac'h eus-te biskoaz gwelet. En ano Doue hag evit da enor, bez dereat outañ.

— En abeg d'it-te, me a vo dereat outañ hag a lezo gantañ e vuhez henoz.

Ha neuze Peredur a zeuas daveto ouz an tan hag a gemeras boued ha died ; ha diviz a eure ouz an dimezelled. Hag e lavaras Peredur, pa voe deut tomm d'e benn :

— Eston eo ganin pegen kreñv e lavarez-te beza. Piou en deus tennet da lagad eta diganit ?

— Unan eus va boaziou oa : piou bennak a c'houlennfe diganin ar pez out-te o c'houlenn, na gavfe e vuhez diganin nag a c'hrad vat nag evit arc'hant.

— Aotrou, eme ar plac'h, petra bennak a lavaroheñ dre skañvbennerez ha tommder-penn ha mezventi ez keñver, mir ar ger ac'h eus lavaret agentaou hag ar pez ac'h eus prometet d'in.

— Hag e rin se ez laouen abalamour d'it. Lezel a rin gantañ e ene ez laouen fenoz.

Ha war se e chomas an traou en noz-se.

Antronoz, sevel a reas ar gour du ha gwiska e armou en-dro d'ezañ ha gourc'hemenn da Beredur :

— Sav, den, ez sav, da c'houzañv ankou, eme ar gour du.

Ha Peredur hag eilgeria ouz ar gour du :

— Gra unan a zaou, gour du, mar fell d'it en em ganna ganen : pe tenn da armou diwarnout pe te a roio d'in armou all d'en em ganna ouzit.

— A va den, emezañ, hag en em ganna a c'hallfes mar kavfes armou ? Kemer an armou a venni.



Ha neuze ar plac'h yaouank ha dont gant armou evit Peredur evel ma felle d'ezañ. Hag emgann a voe etrezañ hag ar gour du ken na voe ret da hemañ goulenn truez digant Peredur.

— Gour du, truez a gavi keit ha ma vi o lavarout d'in piou out ha piou a dennas diganit da lagad.

— Aotrou, hag e larin d'it : en emgann ouz naer du ar Garnez. Eur run a zo a anver ar Run Glac'harus, hag war ar run-se ez eus eur garnez, hag er garnez eun naer hag en e lost ez eus eur maen. Perziou ar maen-se a zo : piou bennak en defe ar maen-se en eil dourn, kement a vennfe a aour a gavfe en dourn all d'ezañ. Hag oc'h en em ganna ouz an naer-se e kollis va lagad. Ha va ano-me a zo an Du Rok. Sede perak e vez graet an ano-se ac'hanoun : n'em eus biskoaz lezet eun den en-dro d'in hep e waska hag e wir ne raen da zen.

— Ma, eme Beredur, pegeit emañ ac'han ar grug a lavarez-te ?

— Niveri a rin d'it an derveziou kerzet betek eno, hag e lavarin d'it pegeit emañ. An deiz ma loc'hi ac'han, te a zeuio e lez mibien Brenin ar Gloaziou.

— Perak o galver i evelse?

— Aerouant al lenn o laz eur wech bemdez. Pa loc'hi ac'hano dont a ri da lez kontez ar C'huriou.

— Pe zoare kuriou a zo d'ezi ?

— Tri c'hant den a zo en he goskor. Pep gour estren a zeu d'al lez e vez displeget d'ezañ kuriou ar c'hoskor. Sede perak ez azez an tri c'hant den-goskor an nesa d'an itron. Ne deo ket dizoujañs e-keñver an ostizidi, nemet da zisplega kuriou an tiegez.

An noz ma loc'hi ac'hano ez i betek ar Run Gla-

c'harus. Eno emañ perc'henned tri c'hant tinell endro d'ar grug, o tiwall an naer.

— Peogwir out bet eur gwasker keit amzer, me a raio na vi ket pelloc'h.

Ha Peredur hag e laza.

Neuze e lavaras ar plac'h yaouank he doa deraouet da ziviz outañ :

— Mar doas paour o tont amañ, pinvidik e vezi pelloc'h gant teñzor ar gour du lazet ganit. Gwelout a rez ivez peseurt plac'hed yaouank hegarat a zo el lez-mañ ? Bez' ez pefe karantez an hini a garfes.

— Ne doun-me deut diouz va bro, itron, evit dimezi. Nemet paotred yaouank hegarat a welan amañ. En em barit pep unan ac'hanoc'h gant egile evel ma karo. Ha tra eus ho canvez ne fell d'in. N'em eus ket ezomm.

## MIBIEN BRENIN AR GLOAZIOU.

Ac'hane e kerzas Peredur dirazañ hag e teuas da lez mibien Brenin ar Gloaziou. Ha pa zeuas d'al lez ne wele nemet gwragez. Hag e savas ar gwragez davetañ, ha laouen e voent outañ. Staget oa da ziviz outo pa welas eur marc'h o tont, eun dibr warnañ, hag eur c'horf maro en dibr. Hag unan eus ar gwragez a savas en he sav, a gemeras ar c'horf diouz an dibr hag a walc'has anezañ en eur veol a oa izeloc'h eget an nor gant dour tomm enni, hag a lakaas outañ traet uhelbriz. Hag ar gour ha sevel da veo ha dont d'al lec'h m'edo Peredur. E zemata a reas ha beza laouen outañ. Ha daou c'hour all a zeuas e-barz en o dibrou hag an hevelep louzaouadur a eure ar plac'h d'an daou-se ha d'an hini kenta. Neuze e c'houlennas Peredur digant an aotrou perak ez oant evelse. Hag e lavarjont ez oa eun aerouant en eur vougeo, hag hennez o laze bemdez. Hag e chomas an traou er stad-se en nozvez-se.



Hag antronoz e savas ar baotred yaouank da vont en hent, ma c'houlennas Peredur en ano o c'haranteziou e lezel da vont a-gevret ganto. Nac'ha a rejont :

— Mar befes lazet eno, ne ve den d'it d'az sevel da veo en-dro.

Hag i neuze ha kemer penn o hent, ha Peredur a gerzas d'o heul. Ha goude ma voent steuziet diwar wel, e tegouezas neuze gantañ en he c'hoazez war benn eur grug ar wreg koanta en dije gwelet biskoaz.

— Me a oar da hent, emezi. Emaout o vont d'en em ganna ouz an aerouant, hag heñ eo az lazo. Ha ne deo ket dre gadarnded hogen dre widre. Eur vougeo en deus hag eur peulvan a zo war dreuz dor ar vougeo hag e wel an aerouant kement hini a zeu tre er vougeo ha nikun ne wel anezañ. Ha gant eun dared maen binimus, diouz skeud ar peulvan e laz pep unan. Ha mar rofes-te da c'her d'am c'harout ar muia, me a rofe d'it eur maen e doare m'hen gwelfes pa'z afes ebarz ha n'az kwelfe-heñ ket.

— Hag e roan va feiz, eme Beredur ; abaoe ma'z kwelis da genta, da garet am eus. Ha pelec'h e klaskin-me ac'hanout ?

— Pa glaski-te ac'hanoun, kae etrezek Bro-Indez.

Hag e steuzias ar plac'h yaouank kuit diwar-wel goude rei ar maen e dourn Peredur.

Evitañ, dont a eure war-raok etrezek traonienn eun aven. Gorreou an draonienn oa dindan goad hag a bep tu d'an aven e pradou kompez. Hag eus an eil

tu d'an aven e wele eun tropell deñved gwenn ha diouz an tu all e wele eun tropellad deñved du ; ha pa vleje unan eus an deñved gwenn e teue unan eus an deñved du a-dreuz hag e teue da wenn. Ha pa vleje unan eus an deñved du, e teue unan eus an deñved gwenn a-dreuz hag e trôe e du. Hag eur wezenn uhel a wele war c'hlann an aven ; an eil hanter anezi o leski eus ar gwriziou betek al lein hag an hanter all gant deil glas outañ (4). Hag a-us da se e wele eur paotr yaouank en e goazez war benn eur grug ha daou levran bruchedet gwenn-briz gantañ ouz eur chadenn, gourvezet en e gichen. Ha diarvar oa d'ezañ n'en doa morse gwelet paotr yaouank ken roueel e zoare. Hag er c'hoad e-keñver d'ezañ e kleve kon-puze o sevel eur bagad kirvi. Demata a reas ar paotr yaouank hag hemañ a saludas Peredur. Ha tri hent a wele Peredur o vont diouz ar grug, daou anezo ledan hag an trede strisoc'h. Ha Peredur ha goulenn da belec'h ez ae an tri hent.

— Unan eus an hentou a ya d'am lez-me ; hag unan a zaou a alian d'it : pe mont d'am lez-me war-eeun davet va gwreg-me a zo eno ; pe te a c'hortozo amañ, hag e weli ar c'hon-puze oc'h argas ar c'hirvi faez eus ar c'hoad er maeziou ; hag e weli ivez al levrini gwella ac'h eus biskoaz gwelet hag ar c'halo-neka war girvi ouz o laza tost d'an dour en hor c'hi-chen. Ha pa vo deut koulz d'eomp mont davit pred,

(4) An daolenn-se, hag a seblant faltazius, a zo gwir ger evit ger. He gwelout a c'heller alies e bro-Merionez d'an diskar am-zer, p'emañ an deliou o vervel. An hanter kornogel eus eur we-zenn fao o trei da ruz tan, en abeg da nerz an aveliou a c'houez warnañ diouz ar mor, e-keit ha ma van an hanter reterel glas-beo (Ellis-Lloyd. The Mabinogion, 11, p. 116).



e teuio va mevel ha va marc'h em arbenn. Ha te a gavo levenez eno fenoz.

— Doue hen talo d'it. Ne choman ; war-raok avat ez an.

— An eil hent a gas d'ar gêr a zo amañ e-kichen ; hag enni e kaver boued ha died war werz. Hag an hent a zo strisoc'h eget ar re all a gas da vougeo an aerouant.

— Gant da aotre, den yaouank, war-du eno ez an-me.

Dont a reas Peredur war-du ar vougeo, ha kemer ar maen en e zourn kleiz hag e c'hoaf en e zourn dehou. Ha pa zeuas e-barz, spurmanta an aerouant a reas, hag e skei gant e c'hoaf a-dreuz d'ezañ, ha trouc'ha e benn dioutañ. Ha pa zeue er-maez eus ar vougeo, setu e toull an nor an tri c'heneil, ha saludi a rejont Peredur, ha lavarout ez oa heñ a oa diou-ganet da laza ar walenn-se. Hag e rôas Peredur ar penn d'ar baotred yaouank. Ha kinnig a rejont d'ezañ an hini a zilennfe eus o zeir c'hoar da bried, hag an hanter eus o rouantelez ganti.

— Ne doun-me ket deut amañ da glask gwreg. Ha mennout a rafen-me eur wreg, marteze ez eo ho c'hoar-c'houi a vennfen da genta.

## ETLEM KLEZE RUZ.

Kerzout war-raok a reas Peredur. Hag e klevas trouz war e heul hag e sellas en a-dreñv, ma welas eur gour war gein eur marc'h ruz, hag armou ruz en-dro d'ezañ. Hag ar gour ha dont e-keñver Peredur hag e saludi en ano Doue hag an dud. Ha Peredur diouz e du ha demata karadek ar paotr yaouank.

— Aotrou, dont a ran-me da c'houlenn eun dra diganit.

— Petra a c'houlennez-te ? eme Beredur.

— Va c'hemer da waz d'it.

— Piou a gemerfen-me da waz, ma'z kemerfente ?

— Ne guzin ket va lignez ouzit. Etlem Kleze Ruz am galver ; kont oun war harzou ar reter.

— Eur souez eo d'in en em ginnigfes da waz d'eur gour n'eus ket d'ezañ muioc'h a zanvez eget d'it-te. N'em eus-me ivez nemet eur gontelez all. Ha pa'z eo mat d'az meno dont da waz d'in, da zegemer a rin ez laouen.

Hag e teujont etrezek lez ar gontez. Ha laouen e voed outo el lez ; lavaret e voe d'ezo ne deo ket diwar zizoujañs outo ez oant lakaet e penn izela ar c'hoskor, nemet boaz al lez oa e-giz-se. Rak an neb a ziskarfe he zri c'hant gour goskor d'ezi, a zebrfe an tosta d'ezi, hag hi a garfe anezañ ar muia.

Ha goude diskaret gant Peredur an tri c'hant gour goskor d'an traoñ, ez eas d'azeza en eil tu d'ezi.

— Trugarez da Zoue dre ma'm eus kavet gour ken kenedus ha ken kadarn ha te, pa n'em eus kavet ar gour muia a garen.

— Piou oa ar gour muia a gares-te ?

— Dre va feiz, Etlem Kleze Ruz oa ar gour muia a garen ha n'em eus e welet biskoaz.

— E gwir, emezañ, keneil d'in eo Etlem, ha setuheñ. Dre garantez outañ oun-me deut da c'hoari ouz da c'hoskor. Gallet en dije ober gwelloc'h egedoun ma karje ; da rei a ran d'ezañ.

— Doue d'az trugarekaio, paotr yaouank koant. Kemer a rin ar gour muia a garan.



Hag en noz-se, kousket a reas Etlem hag ar gontez a-gevret.

## AR GRUG C'HLAC'HARUS.

Antronoz e loc'has Peredur etrezek ar Run Glac'harus.

— Dre da zourn-te, aotrou, mont a rin a-gevret ganit-te, eme Etlem.

Hag e teujont war-raok betek al lec'h ma welent ar run hag an tinellou.

— Kae, eme Beredur, da gaout an dud-hont, ha goulenn diganto dont d'ober gwazoniez d'in-me.

Hag e teuas Etlem betek enno, hag e lavaras d'ezo evelhen :

— Deuit d'ober gwazoniez d'am aotrou-me.

— Piou eo da aotrou-te ? emezo.

— Peredur Goaf Hir eo va aotrou-me, eme Etlem.

— Mar be dereat distruja eur c'hannad, ne dafeste en-dro ez veo betek da aotrou, dre ma'z eus goulennet eur goulenn ken divergont ouz brenined, konted ha baroned : dont d'ober gwazoniez d'az aotroute.

Hag Etlem ha dont en-dro davet Peredur. Peredur a c'hourc'hemennas d'ezañ mont en-dro adarre da rei d'ezo da zilenn pe ober gwazoniez outañ pe en em ganna gantañ. Hag e tilennjont en em ganna gantañ. Ha Peredur a stlapas perc'henned kant teltenn en deiz-se d'an douar. Hag antronoz e tiskaras d'an traoñ perc'henned kant tinell arall. Hag an trede kantad a voe ali d'ober gwazoniez ouz Peredur. Ha Peredur a c'houlennas outo petra raent eno ; hag e lavarjont ez oa ober ged war an naer-se ken na ve

maro. — Ha da c'houde, en em ganna a rafemp evit ar maen ; an hini a ve ar gwella ac'hanomp en defe ar maen.

— Gortozit-me amañ ; mont a ran da emwelout an naer.

— Naren, aotrou, emezo. Ni a ya ganit d'en em ganna ouz an naer.

— Ma, eme Beredur, ne fell ket d'in kement-se ; mar befe lazet an naer, ne gavfen-me ket muioc'h a vrud eget unan ac'hanoc'h-c'houi.

Ha mont a eure d'al lec'h m'edo an naer hag e laza ; ha dont a reas davet ar re all.

— Kontit ho tispign aba oc'h deut amañ, ha me hen talo d'eoc'h war c'her, eme Beredur.

Hag e paeas d'ezo kement hag a lavaras pep hini a dleed d'ezañ, ha ne c'houlennas tra outo nemet anzav bout gwizien d'ezañ.

Ha Peredur ha lavarout da Etlem :

— Davet ar wreg a garez ar muia ez i-te ; ha me a gerzo war-raok, hag e paean d'it beza gour d'in.

Ha Peredur neuze ha rei ar maen da Etlem :

— Doue d'az paeo, ha ra gompezo an hent dirazout.

## IMPALAEREZ KRISTINOBEL VEUR.

Ha Peredur adarre en hent. Dont a reas d'eun draonienn, enni eur stêr, ar brava en dije gwelet biskoaz. Ha kalz a deltennou lies-liou a wele eno ; hag ar pez oa c'hoaz eur souez brasoc'h d'ezañ oa gwelout kement hag a wele a vilinou war zour hag a vilinou avel. En em steki a reas ouz eur gwaz duard bras, ha d'ezañ doare eur c'halvez. Ha goulenn piou oa a eure Peredur.



— Pennviliner oun-me war ar milinou-hont holl.

— Ha kaout a rin lojeiz diganit-te ? eme Beredur.

— Hag ez pezo, eme egile, ez laouen.

Dont a reas e ti ar miliner, hag e welas lojeiz plijus koant ar miliner. Goulenn a reas Peredur arc'hant war brest digant ar miliner da brena boued ha died d'ezañ ha d'an tiad ; hag e paefe kement-se d'ezañ en-dro araok mont kuit ac'hano. Goulenn a reas digant ar miliner pe abeg oa d'ar vodadeg-se, ma lavaras hemañ da Beredur :

— Unan a zaou, pe eun den a-bell out-te pe n'emaout ket ez skiant. Amañ emañ impalaerez Kristinobel Veur ha ne venn-hi nemet ar gour kadarna pa ne deo ket ret d'ezi kaout danvez. Ne c'helled ket degas boued da gement a viliadou tud a zo amañ ; ha sede perak ez eus kement a vilinou.

Hag en noz-se, kemer ehan a rejont.

Antronoz, Peredur a savas hag a wiskas e armou en-dro d'ezañ hag en-dro d'e varc'h da vont d'al lid-stourmadeg. Hag e wele, e-touez an tinellou arall, unan, ar vrava en dije gwelet biskoaz. Hag eur plac'h yaouank koant a wele oc'h astenn he fenn dre brenestr an dinell. Morse n'en doa gwelet plac'h yaouank koantoc'h. Dilhad seiz oa en-dro d'ezi. Ha sellout a reas ouz ar plac'h yaouank, start, hag ez eas he c'harantez doun ennañ. Hag e chomas evelse o sellout ouz ar plac'h yaouank diouz ar beure betek kreisteiz, ha diouz kreisteiz betek an abardaez. Ha neuze e teuas d'e benn al lid-stourmadeg. Dont a reas Peredur d'e lojeiz ha tenna e armou diwarnañ, ha goulenn arc'hant digant ar miliner e prest. Ha droug a voe e gwreg ar miliner ouz Peredur, hag evelato e roas ar miliner arc'hant e prest d'ezañ.

Antronoz e reas evel an deiz araok ha d'an noz e teuas d'e lojeiz hag e kemeras arc'hant war brest digant ar miliner.

An trede deiz, avat, p'edo en hevelep lec'h o sellout ouz ar plac'h yaouank, e santas eun taol meur etre e skoaz hag e c'houzoug gant troad eur vouc'hal. Ha pa sellas en a-dreñv ouz ar miliner, e lavaras hemañ d'ezañ :

— Gra unan a zaou, eme ar miliner ; pe tenna a ri da benn ac'han pe mont a ri d'al lid-stourmadeg.

Ha Peredur ha mousc'hoarzin ouz ar miliner ha mont d'al lid-stourmadeg. Ha neb a gejas outañ en deiz-se a voe diskaret d'an douar. Ha kement hini a ziskaras a gasas, ar wazed e ro d'an impalaerez, ar mirc'hed hag an armou e ro da wreg ar miliner, evit gortoz evit an arc'hant prestet. Chom a eure Peredur el lid-stourmadeg ken na ziskaras pep unan d'al leur. Hag eus ar re a stlapas d'an traoñ e kasas ar wazed da brizon an impalaerez, ar mirc'hed hag an armou da wreg ar miliner en arrez war an arc'hant prestet.

Kas a eure an impalaerez davet marc'heg ar vilin da gemenn d'ezañ dont d'he gwelout-hi. Ha ne reas van Peredur ouz ar c'hannad kenta nag ouz an eil a zeuas betek ennañ. Hag an impalaerez an trede gwech a gasas kant marc'heg da gemenn d'ezañ dont d'he gwelout ; ha mar ne deufe dre gaer, kemennet oa d'ezo e zegas dre heg. Hag e teujont betek ennañ da lavarout d'ezañ o c'hefridi a-berz an impalaerez. Heñ neuze a c'hoarias outo da vat. Lakaat a eure eren anezo evel ma reer eur yourc'h (5) hag o stlepel e kan-dour ar vilin. Hag e c'houlennas an impalaerez ali digant eun den fur oa en he c'huzul, hag e lavaras hemañ outi :

(5) Da lavarout eo daouarn ha treid a-gevret evel ma ra ar gigerien d'al leueou bihan.



— Mont a ran davetañ evel da gannad.

Hag e teuas betek Peredur hag e saludas anezañ hag e kemennas d'ezañ, en ano e garantez, dont da welout an impalaerez. Hag e teuas-heñ hag ar miliner.

Ha kerkent ha m'erruas en dinell, azeza a eure, hag hi a zeuas en e gichen. Hag eun hir a ziviz a voe etrezo ; ha Peredur a gimiadas hag a zistrôas d'e lojeiz.

Antronoz ez eas adarre d'he gwelout, ha pa zeuas en deltenn, n'oa nep lec'h enni a ve kempennoc'h eget eun all dre na ouezent e pe lec'h ez azezfe Peredur. Hag ez azezas e-kichen an impalaerez, hag e tivizas outi ez karadek. E-keit ha m'edont e-giz-se, int a welas o tont e-barz eur gour du gant eun hanaf aour leun a win en e zourn. Koueza a eure war benn e c'hlin dirak an impalaerez, ha goulenn diganti na rofe an hanaf nemet da neb a zeufe d'en em ganna outañ abalamour d'ezi. Hag hi ha sellout ouz Peredur.

— Itron, emezañ, ro d'in an hanaf.

Hag eva ar gwin a eure ha rei an hanaf da wreg ar miliner. Ha p'edont evelse, sede o tont eur gour du brasoc'h eget an hini all ; hag en e zourn eun ivin mil labouret e-giz eun hanaf ha leun a win. Hen rei a reas d'an impalaerez ha goulenn diganti na rofe an hanaf nemet d'an hini a en em gannfe outañ.

— Itron, emezañ, ro d'in.

Hag hi a rôas da Beredur. Hag hemañ a evas ar gwin hag a rôas an hanaf da wreg ar miliner. Ha keit ha m'edont evelse, sed amañ eur gour penn ruz rodellek, a oa brasoc'h eget hini eus ar wazed all, gant

eun hanaf e maen strink en e zourn, leun a win ennañ. Stoui a reas war benn e c'hlin ha lakaat an hanaf e dourn an impalaerez ha goulenn diganti n'hen rofe nemet d'an hini a en em gannfe gantañ abalamour d'ezi. Hag an impalaerez a rôas an hanaf da Beredur, hag hemañ a gasas anezañ da wreg ar miliner.

Mont a reas an noz-se d'e lojeiz. Antronoz, gwiska a reas en-dro d'ezañ ha d'e varc'h ha dont d'ar prad, ha laza an tri gour a reas Peredur. Ha neuze e teuas d'an dinell. Hag e lavaras an impalaerez outañ :

— Peredur koant, degas da'z soñj ar ger a rojoutte d'in-me pa rôis d'it ar maen, pa lazjout an aerouant.

— Itron, emezañ, gwir a lavarez, ha soñj am eus.

Hag e renas Peredur gant an impalaerez pevarzek bloavez, evel ma lavar an istor.



# EIL LODENN

## AR PLAC'H DU.

Edo Arzur e Kerleon war Wesk, e lez penna. Hag e-kreiz leur ar sal ez oa pevar gour en o c'hoazez war eur pallenn seiz : Owen mab Urien, Gwalc'hmei mab Gwiar, Hoel mab Emer Ledao, ha Peredur Goaf Hir. Ha war-se, int a welas o tont eur plac'h penn rodellek du war gein eur vul velen ha lerennou groz en he dourn da gas war-raok he mul hag eur stumm garo dihegar d'ezi. Duoc'h oa he dremm hag he daouarn eget an houarn dua soubet er peg. Ha ne deo ket he liou oa an divaloa, hogen he furm. Dioujod uhel ha dremm hir diouz an traoñ, ha fri berr fronellou ledan. An eil lagad brizc'hlas lugernus, hag egile du evel ar jed, sanket doun en he fenn ; dent hir melen oa d'ezi, melenoc'h eget bleuniou banal. Hag he c'hof o sevel eus klerenn he brennid uheloc'h eget hec'h elgez. He livenn-gein oa d'ezi furm eur gammell, he divorzed oa ledan hag askournek ha moan-holl izeloc'h, nemet an treid hag an daoulin oa teo. Saludi Arzur hag e c'hoskor a reas, nemet Peredur ne reas ket. D'ezañ e lavaras komzou drouk, divourrus :

— Peredur, n'az saludan ket, pa n'out ket dellezek a se. Dall e voe an tonkadur pa rôas d'it donezon ha brud. Pa zeujout e lez ar brenin kamm, ha pa weljout eno ar paotr yaouank o tougen ar goaf begek ; hag eus beg ar goaf eun dakenn wad hag hounnez

o redek evel eur froud betek e dourn ar floc'h ; ha burzudou all ivez a weljout eno, ha n'ec'h eus goulennet nag o ster nag o fenn-abeg. Ha ma'z pije goulennet, yec'hed en dije kavet ar brenin hag e zomani ar peoc'h. Elec'h bremañ n'eus nemet brezeliou, hag emgannou ha marc'heien gollet ha gwragez lezet da intañvezed hag itronezed en dienez ha kement-se en abeg d'it.

Ha neuze e lavaras-hi da Arzur :

— Gant da aotre, aotrou, pell eo va lojeiz ac'halen ; e Kastell Balc'h end-eeun emañ ; n'ouzon ket ha klevet ec'h eus-te diwar e benn. Eno ez eus c'houec'h marc'heg ha tri-ugent, ha pemp kant a varc'heien urziet, hag ar wreg muia a gar pep hini gantañ. Ha piou bennak a venno gounit brud diwar armou, stourm hag emgann, a gavo kement-se eno mar bez dellezek. Hogen kement hini a vennfe pennaduriez ar brud hag an enor, me a oar pelec'h e kavfe. Eur c'hastell'zo war eur menez uhel-dreist, hag ennañ eur plac'h yaouank hag emeur o lakaat seziz en-dro d'ezi. Ha piou bennak a c'hallfe he dieubi, penna brud ar bed holl a gavfe.

Ha war se mont war-raok a eure, ma lavaras Gwalc'hmei :

— Dre va feiz, ne gouskin ket e peoc'h betek gouzout ha gallout a rin dieubi ar plac'h yaouank.

Hag e-leiz eus goskor Arzur a voe aviz gantañ. Peredur, avat, a gomzas en eun doare all :

— Dre va feiz, ne gouskin ket eun hun peoc'hus ken na ouezin istor ha ster ar goaf ma komzas ar plac'h du diwar e benn.



## TRO WALC'HMEI.

Ha keit ha m'oa pep unan oc'h en em harneza, sed amañ eur marc'heg o tont er porz, d'ezañ nerz ha ment eur brezelour, kempenn e varc'h hag e armou. Dont a reas war-raok ha saludi Arzur hag e c'hoskor, nemet Gwalc'hmei ne saludas ket. Ha war skoaz ar marc'heg ez oa eur skoed prigweret-aour gant eun treuziad glas-mor ennañ ; hag eun hevelep liou hag hennez oa war e holl armou. Hag e lavaras da Walc'hmei :

— Te a lazas va aotrou dre douell ha barad. Ha kement-se a lakain anat a-enep d'it.

Ha Gwalc'hmei ha sevel en e sav :

— Sed amañ, emezañ, va gouestl a-enep d'it, pe amañ, pe elec'h a venni ne doun na toueller na barader.

— Dirak va brenin-me e fell d'in e ve ar c'hoari etrezoun ha te.

— Ez laouen, eme Walc'hmei, kae war-raok ha me da'z heul.

War-raok ez eas ar marc'heg. Hag en em harneza a reas Gwalc'hmei ; ha kalz a armou a voe kinniget d'ezañ, nemet ne fellas d'ezañ nemet e re e-unan. Gwiska a reas Gwalc'hmei ha Peredur o armou ha kerzout da heul ar marc'heg en abeg d'o c'heneiliez ha nerz o c'hengarantez. Ha ne gerzjont ket a-gevret nemet pep hini eus e du. Gwalc'hmei, e yaouankiz an deiz, a zegouezas en eun draonienn ma wele eur c'hreñvlec'h gant eur c'hastell e-kreiz ha touriou uhelvalc'h en-dro d'ezañ. Hag e wele eur marc'heg o tont eus ar porz da hemolc'hi, war eur jao dulugernus, fronellou-ledan, kerzour mat, gant eun tiz

ingal-balc'h, eskuit, lemm ha start e droad. Hennez oa an den a biaoue al lez. Saludi a reas Gwalc'hmei anezañ :

— Doue a roio mad d'it, denjentil ; a beban e teuez-te ?

— Dont a ran, emezañ, eus lez Arzur.

— Ha gwaz da Arzur out-te ?

— Ya, dre va feiz, eme Walc'hmei.

— Me a oar eun ali mat evidout, eme ar marc'heg. Blin ha skuiz az kwelan ; kae d'al lez, hag eno e chomi henoz mar deo da ganit.

— Da eo, aotrou, ha Doue hen talvezo d'it.

— Dal eur walenn en arouez d'ar porzier, ha kae war-raok d'an tour-hont. Hag eno emañ eur c'hoar d'in-me.

Ha d'ar porz ez eas Gwalc'hmei, hag e tiskouezas e walenn ha kerzout d'an tour. Ha pa zegouezas ez oa eur pez tan o leski, gant eun flamm sklaer uhel, hep moged o sevel dioutañ ; eur plac'h yaouank meurdezus ha seven, en he c'hoazez e-barz eur gador-vrec'h ouz an tan. Hag ar plac'h yaouank a voe laouen outañ, hag e saludi a eure ha dont war e ambroug. Hag ez eas-heñ da azeza ouz an eil tu d'ar plac'h yaouank. O fred a gemerjont ha goude pred, chom da ziviz hegarat a rejont. Ha keit ha m'edont evelse, sed amañ o tont tre d'o c'haout eur gour gwenn-louet seven.

— A C'hast reuzeudik ! emezañ, mar goufes penaos e tere ouzit c'hoari hag azeza gant ar gour-se, ne azezfes ha ne c'hoarifes.

Hag heñ ha tenna e benn er-maez ha kuit.

— A aotrou, eme ar plac'h yaouank, mar grafes



diouz va ali-me, rak aon na ve riskl d'it a-berz ar gour-se, serri a rafes an nor, emezi.

Ha Gwalc'hmei ha sevel, ha pa zeuas betek an nor ez oa ar gour, heñ tri-ugentvet armet penn-kil ha troad, o kerzout d'an nec'h d'an tour. Setu ar pez a reas Gwalc'hmei : gant eun daol c'hoari gwezboell e viras ouz nikun da sevel d'an nec'h ken na zeuas an den diouz an hemolc'h. Ha sed amañ ar c'hont oc'h erruout :

— Petra eo se ? emezañ.

— Eun dra vil, eme ar gour gwenn-louet. Ar reuzeudigez-hont a zo manet betek an noz en he c'hoazez oc'h eva gant ar gour en deus lazet ho tad. Ha Gwalc'hmei mab Gwiar eo-heñ.

— Paouezit pelloc'h, eme ar c'hont ; me a zo o vont e-barz.

Ar c'hont a voe laouen ouz Gwalc'hmei :

— A zenjentil, emezañ, e gaou oas o tont d'hol lez mar gouies beza lazet hon tad. Petra bennak ma n'hallomp-ni ket hen ober, Doue hen talvezo d'it.

— Va ene, eme Walc'hmei, sed amañ penaos emañ an dra. Ne deo nag evit anzav nag evit nac'h em eus lazet ho tad oun-me deut amañ. War gefridi oun-me deut evit Arzur hag evidoun va-unan. Eur bloavez dale a c'houlennan ken na zeuin en-dro eus va c'hefridi. Ha neuze, dre va feiz, dont a rin d'al lez-mañ evit unan a zaou : pe anzav pe nac'h.

An dale a gavas ez laouen. Hag eno e voe en nozse. Antronoz mont war-raok a eure. Ha ne lavar ket an istor a-zivout Gwalc'hmei hiroc'h eget se diwar-benn an abadenn-se.

## AR BELEG.

Hag e kerzas Peredur war-raok. Kantreal a reas dre an enezenn da glask kelou eus ar plac'h du ha ne gavas ket. Hag e tegouezas en eun tir ha n'anaveze ket, e-barz eun draonienn gant eur stêr. Hag evel m'edo o kerzout gant an draonienn, e welas eur marc'heg o tont en arbenn d'ezañ, hag arouez beleg warnañ. Ha goulenn e vennoz a reas Peredur.

— O reuzeudig, emezañ, ne dleez ket kaout bennoz ; ha ne zougo ket frouez d'it gwiska armou eun deiz ken santel hag an deiz hizio.

— Ha pe zeiz eo hizio ? eme Beredur.

— Digwener ar Groaz eo hizio.

— Na da ket d'ober rebechou d'in, n'ouien ket kement-se. Bloaz 'zo hizio e loc'his eus va bro.

Ha neuze diskenn d'an traoñ a reas ha ren e varc'h dre an dourn. Eur pennad e kerzas gant an hent bras betek ma tegouezas gant eun hent treuz dre ar c'hoad. Hag en tu all d'ar c'hoad e welas eur c'hastell moal, hag arouez annez a wele d'ar c'hastell. War-du ennañ e teuas hag ouz dor ar c'hastell e kavas ar beleg ez oa degouezet gantañ en araok. Ha goulenn e vennoz a eure.

— Bennoz Doue d'it, emezañ. Dereatoc'h eo kerzout evelse. A-gevret ganin e vezi en noz-mañ.

Hag e chomas Peredur eno en noz-se. Antronoz, e soñj edo Peredur da vont war-raok.

— Ne deo ket eun deiz hizio da nikun da vont en hent, eme ar beleg. Chom a ri ganin-me hizio hag arc'hoaz hag an deiz war-lerc'h. Hag e lavarin d'it an diskleriaduriou gwella a c'hallin diwar benn ar pez emaout ouz e glask.



Ar pevare deiz e soñjas Peredur mont war-raok hag e c'houlennas digant ar beleg displega d'ezañ diskleriaduriou diwar-benn kastell ar Burzudou.

— Kement a ouzon-me a lavarin-me. Kae dreist ar menez-hont. En tu all d'ar menez ez eus eun aven ; hag e traonienn an aven ez eus lez eur brenin ; hag eno e voe ar roue da Bask. Mar gallez kaout en eul lec'h bennak kelou eus Kastell ar Burzudou, te a gavo ar c'helou-se eno.

## PEREDUR HA MERC'H AR BRENIN.

Kemer a reas Peredur penn e hent hag e teuas da draonienn an aven hag e tegouezas gant eur bagad a wazed o vont da hemolc'hi. Hag e wele e-kreiz ar bagad eur gour urziet, ha saludi anezañ a reas Peredur.

— Dilenn-te, denjentil, pe te a yelo d'al lez pe te a zeuio a-gevret ganin da hemolc'hi ; pe e kasin-me unan eus ar c'hoskor d'az erbedi d'ar verc'h 'zo d'in eno, da gemer boued ha died ken na zeuin eus an hemolc'hi. Ha mar bez da gefridiou e doare ma c'hellin o c'haout, te o c'havo ez laouen.

Ha kas a reas ar roue eur gwaz berr ha melegan gant Peredur.

Ha pa zegouezjont el lez edo ar brinsez o paouez sevel hag o vont d'en em walc'hi. Hag e teuas Peredur war-raok hag e saludas-hi Peredur ez laouen hag e lakaas anezañ en he c'hichen. Hag e kemerjont o fred. Ha petra bennak a lavare Peredur outi, e c'hoarze-hi uhel, ken na veze klevet gant pep unan eus al lez. Ha neuze e lavaras ar gwaz berr melen ouz ar brinsez :

— Dre va feiz, emezañ, mar deus bet gour d'it biskoaz hemañ eo a zo bet. Mar ne deo ket bet gour d'it, emañ da spered ha da soñj warnañ.

Hag ez eas ar gwaz berr-melen etrezek ar brenin hag e lavaras d'ezañ e seblante beza ar paotr yaouank oa degouezet gantañ, gour d'e verc'h.

— Ha mar ne deo he gour, me a gred e vezo gour d'ezi emberr, nemet herzel a ri outañ.

— Pehini eo da ali-te, gwaz ?

— Ali oun e laoskfes warnañ paotred start hag e talc'hfes anezañ betek gouzout hep arvar diwar-benn se.

Hag e kasas ar roue tud ouz Peredur evit tapout krog ennañ hag e lakaat en toull-bac'h.

Hag ar plac'h yaouank ha dont da ambroug he zad ha da c'houlenn outañ evit pe abeg en doa lakaet bac'ha ar paotr yaouank eus lez Arzur.

— Pez zo asur, emezañ, eo ne vezo ket dieub fenoz na warc'hoaz nag en deiz war-lerc'h ; ne zeuio ket eus al lec'h m'emañ.

Ne savas ket ar plac'h yaouank a-enep komzou ar roue, nemet e teuas davet ar paotr-yaouank.

— Ha displijus eo d'it beza amañ ?

— Ne vijen ket diaes mar ne vefen ket.

— Ne vo ket gwasoc'h da wele ha da zoare eget hini ar brenin ; hag ar c'hanou gwella el lez, te o c'havo diouz da c'hoant. Ha mar be dihuedusoc'h ganit-te eget kent e ve va gwele amañ da ziviz ouzit, me a raio ez laouen ma vezo amañ.

— Ne lavaran ket nann.

Hag e voe en toull-bac'h en noz-se hag e talc'has ar plac'h yaouank d'ar pez he doa prometet d'ezañ.





Hag antronoz e kleve Peredur trouz e kêr.

— A verc'h koant, pe drouz eo hennez ?

— Lu ar brenin hag e nerziou a zo o tont d'ar gêrmañ hizio.

— Petra fell d'ezo evelse ?

— Eur c'hont a zo e-kichen amañ ha diou gontelez d'ezañ. Ken kadarn eo hag eur brenin ha kad a vezo etrezo hizio.

— Da c'houlenn em eus me diganit, eme Beredur, lakaat rei d'in marc'h hag armou da vont da welout ar stourmadeg ha va ger e teuin d'an toull-bac'h en-dro.

— Ez laouen, emezi, me a lakaio rei d'it marc'h hag armou.

Hag e rôas-hi d'ezañ marc'h hag armou hag eur sae peur-ruz war c'horre e armou hag eur skoed melen war e skoaz. Ha dont d'ar stourmadeg a reas, ha kement hini a zegouezas gantañ eus gwazed ar c'hont en deiz-se, heñ o diskaras holl d'an douar. Hag e teuas en-dro d'e brizon.

Goulenn kelou a eure ar plac'h yaouank digant Peredur, ha ne rannas ger outi. Ma'z eas-hi da c'houlenn kelou digant he zad. Hag e c'houlennas piou oa bet ar gwella eus ar c'hoskor. Hag ec'h eilgerias-heñ n'hen anaveze ket :

— Eur gour oa gant eur sae-ruz war c'horre e armou hag eur skoed melen ouz e skoaz.

Hag ar plac'h yaouank ha mousc'hoarzin ha dont d'al lec'h m'edo Peredur. Ha kaer e voe graet stad anezañ en noz-se.

Ha tri dervez dioustu e lazas Peredur gwazed ar

c'hont. Hag araok na oufe nikun piou oa e teue d'e brizon war e giz. Ar pevare deiz e lazas Peredur ar c'hont e-unan. Hag e teuas ar plac'h yaouank davet he zad ha goulenn kelou digantañ.

— Kelou mat, eme ar brenin ; lazet ar c'hont, emezañ, ha me bremañ a biaou an diou gontelez.

— Ha gouzout a rez-te, aotrou, piou e lazas ?

— Gouzon, eme ar brenin ; ar marc'heg e sae ruz hag e skoed melen eo hel lazas.

— Aotrou, emezi, me a oar piou eo hennez.

— En ano Doue, emezañ, piou eo-heñ ?

— Aotrou, ar marc'heg a zo en toull-bac'h ganit eo hennez.

Hag e teuas d'al lec'h m'edo Peredur hag e saludas anezañ, hag e lavaras d'ezañ e paefe d'ezañ, evel ma karfe e-unan, ar servij en doa rentet. Ha pa'z ejod da voueta, Peredur a voe lakaet e-kichen ar roue, hag ar plac'h yaouank en tu all da Beredur. Ha goude pred e lavaras ar brenin ouz Peredur :

— Me a roio d'it va merc'h e pried, hag an hanter eus va rouantelez ganti. Hag an diou gontelez a roan d'it e kinnig.

— Aotrou, Doue d'az paeo ; ne doun ket deut amañ da zimezi.

— Petra a glaskez-te, denjentil ?

— Klask kelou a ran eus Kastell ar Burzudou.

— Mui eo soñj an denjentil eget n'edomp-ni ouz hen klask, eme ar plac'h yaouank. Kaout a ri kelou eus ar c'hastell hag ambrougerien betek ennañ adreuz domani va zad ha mizou a-walc'h evit da zispign. Ha te, denjentil, a zo ar gour muia a garan-me.

Ha neuze e lavaras d'ezañ :

— Kae dreist ar menez-hont, hag e weli eul lenn



hag eur c'hastell e-kreiz al lenn ; hag hennez eo a c'halver Kastell ar Burzudou. Ha n'ouzomp tra diwarbenn e vurzudou, nemet ez eo anvet evelse.

## KASTELL AR BURZUDOU.

Hag e teuas Peredur etrezek ar c'hastell ; ha porz ar c'hastell oa digor ; ha pa zeuas d'ar sal vras, edo digor an nor. Hag evel ma teue e-barz, e welas eur gwezboell er sal, ha pep unan eus an diou werin o c'hoari an eil a-enep d'eben. Hag an hini ma rôe skoazell d'ezi a golle ar c'hoari hag an hini all a laoske eun huchadenn evel ma vije bet tud anezi. Sede pez a reas-heñ : mont droug ennañ ha kemerout ar werin en e varlenn ha teurel an daol-c'hoari el lenn. Ha p'edo evelse, sed amañ ar plac'h du o tont e-barz.

— Na vo grasou Doue ganit. Aliesoc'h e c'hoarvez ganit ober droug eget mad.

— Petra a c'houlennez-te diganin, ar plac'h du ?

— Kollet ec'h eus d'an impalaerez he zaol-c'hoari ha ne asantfe ket d'an dra-se evit hec'h impalaeriez.

— Ha tu a vefe da gaout an daol-c'hoari en-dro ?

— Bez' ez eus, mar dafes da Gastell Esbidinongel. Eno ez eus eur gour du a wast kalz eus douarou an impalaerez. En eur laza hennez e kavfes an daol c'hoari. Mar dez-te eno ne zeui ket beo en-dro.

— Hag e vi te blenierez d'in-me eno ?

— Diskleria a rin d'it an hent.

## KASTELL ESBIDINONGEL.

Hag e teuas Peredur betek Kastell Esbidinongel

d'en em ganna ouz ar gour du. Hag e c'houlennas hemañ truez Peredur.

— Rei a rin truez d'it gant ma lakai an daol-c'hoari da veza elec'h m'edo pa zeuis d'ar sal-vras. Ha neuze e tegouezas ar plac'h du :

— Malloz Doue d'it evit da labour : dre ma'z eus lezet e buhez ar walenn a zo o wasta domani an impalaerez.

— Lezet em eus gantañ e ene, eme Beredur, evit adkavout an daol-c'hoari.

— N'emañ ket hi el lec'h kenta m'ac'h eus he c'havet. Kae en-dro ha laz ar gour.

Ha Peredur ha mont hag e laza.

## AR C'HARO MARZUS.

Ha pa zeuas d'al lez, ez oa ar plac'h du aze :

— A blac'h yaouank, eme Beredur, pelec'h emañ an impalaerez ?

— Drezoun-me ha Doue, n'he gweli ket bremañ, nemet laza a rafes ar walenn a zo er c'hoad ahont.

— Petore gwalenn eo ?

— Eur c'haro 'zo eno ; ha ken buan eo hag an evn prima. Eur c'horn en deus war e dal keit hag eur fust goaf, ha ken beg-lemmet eo hag an dra beg-lemma. Peuri a ra bleñchou ar gwez hag ar geot-holl a zo er c'hoad. Ha laza a ra kement aneval a gav ennañ, hag ar re na laz ket a varv gant an naon. Hag a zo gwasoc'h : dont a ra bemnoz da eva, evel died, dour al lenn-besked hag e lez ar pesked war ar sec'h, ha mervel a ra an darnvuia anezo araok m'eo savet an dour adarre.



— A blac'h yaouank, eme Beredur, ha dont a ri-te da ziskouez d'in an aneval-se ?

— Ne din ket. N'eus kredet den mont d'ar c'hoad abaoe bloaz. Sed amañ kolen-ki an itron, hennez a savo ar c'haro hag a zeuio betek ennout gantañ ; hag ar c'haro a sailho warnout-te.

Ar c'holen-ki a yeas evel blenier da Beredur hag a savas ar c'haro hag a zeuas etrezek al lec'h m'edo Peredur ennañ. Ar c'haro a lammas war Beredur hag hemañ hel lezas da dremen e-biou hag a zistagas e benn dioutañ gant ar c'hleze.

## GOUR DU AL LEC'H.

Hag e-pad m'edo o sellout ouz penn ar c'haro, sede ma welas o tont davetañ eur varc'hegerez. Kemer a eure houmañ ar c'holen-ki e lost he c'habell ha penn ar c'haro etre he c'habell hag he c'horf. Eun dro-c'houzoug aour ruz oa en he c'herc'henn.

— A zenjentil, emezi, amzereat ec'h eus graet : laza ar brageriz kaera oa em domani.

— Goulennet oun bet d'ober se, eme Beredur. Ha bez' e ve tu d'in da c'hounit da vignoniez-te ?

— Bez' ez eus. Kae da grouzell ar menez ; eno e weli eur bod strouez, hag e-tal ar bod ez eus eul lec'h. Goulenn a ri teir gwech eur gour d'en em ganna hag ez pezo va c'harantez.

Peredur a gerzas gant e hent hag a zegouezas e-kichen ar bod-strouez hag e c'houlennas eur gour d'en em ganna. Hag e savas eur gour du a-zindan al lec'h, eur marc'h askournek dindanañ, hag armou merglet meur en-dro d'ezañ ha d'e varc'h. Hag i hag en em ganna. Ha bep gwech ma tiskare Peredur ar

gour du d'al leur e lamme hemañ en e zibr adarre. Ma tiskennas Peredur ha tenna e gleze. Ha neuze steuzia a reas ar gour du gant marc'h Peredur hag e hini, araok ma taolas eun eil sell warno.

## AN DISTRO DA GASTELL AR PRAD.

Kerzout a reas Peredur a-hed ar menez. Hag en tu all d'ar menez e welas eur c'hastell e traonienn eun aven. Dont a reas war-du ar c'hastell. Ha pa zeue war an tu-se e wele eur sal vras hag an nor anezi digor. Dont a reas e-barz. Hag e welas eur gour louet kamm en e goazez e penn ar sal ha Gwalc'hmei azezet en eil tu d'ezañ. Hag e welas e varc'h en hevelep prezeb hag hini Gwalc'hmei. Ha laouen e voent ouz Peredur, a zeuas da azeza en tu all d'ar gour louet. Ha war se, sede eur paotr yaouank melegan o tont d'an daoulin dirak Peredur hag o c'houlenn e vignoniez :

— Aotrou, emezañ, me eo a zo deut e stumm ar plac'h du da lez Arzur, ha me kemendall p'ac'h eus stlapet an daol-c'hoari, p'ac'h eus lazet gour du Esbidinongel, p'ac'h eus lazet ar c'haro ha pa'z out bet oc'h en em ganna ouz gour du al lec'h. Me ivez a zo deut gant ar penn gwadek war an disk ha gant ar goaf ma oa eur froud gwadek o redek diouz ar beg anezañ betek an dourn penn-da-benn d'ar fust. D'az kenderv eo oa ar penn ; lazet oa bet gant sorserezed Kerc'hloeo, hag ar re se ivez o deus lakaet da eontr da veza kamm. Da genderv oun-me ivez ha diouganet eo d'it talvezout kement-se holl.



## MARO AR SORSEREZED.

Ali e voe Peredur ha Gwalc'hmei kas davet Arzur hag e c'hoskor da c'houlenn digantañ dont a-enep ar sorserezed. Hag e stagjont d'en em ganna outo : unan eus ar sorserezed a argadas unan eus gwazed Arzur dirak Peredur. Hemañ a viras outi. Eun eil gwech ec'h argadas ar sorserez eur gwaz dirak Peredur hag eun eil gwech e voe miret outi. Eun trede gwech ec'h argadas eur gwaz dirak Peredur, hag e tennas hemañ e gleze, hag e tistagas gant ar sorserez eur seurt taol war benn he zokarn ken na faoutas hemañ hag an armou a-bez hag ar penn e daou hanter. Leuskel eur garm a reas-hi ha kemenn d'ar sorserezed all tec'hout en eur lavarout eo Peredur oa ar gour bet o teski marc'hegouriez ganto a oa e donkadur o laza. Ha neuze e skôas Arzur hag e c'hoskor war ar sorserezed hag e voe lazet holl sorserezed Kerc'hloeo.

Hag evelse e konter diwar-benn Kastell ar Burzudou.

DIWEZ.

Brezoneg er C'henwerz !

(p. 80)

## AL LIORZ ESPAR

*Dre'm c'housk ez an alies da gantren*
*Dre zrein ha drez ha korz eul liorz-hud,*
*Ma vez gant bleuñv ha broñsou dremmou tud,*
*Dremmou treitour ha garv enebourien ;*
*Ma vez pep skourr kizidik eur gigenn,*
*Hejet 'vel eun antell en avel yud ;*
*An deliou, blim ha prim, 'kreiz o simud,*
*Gant c'hoarzou glas ha ganas a zaskren.*
*Neuze, brevet em glac'har, klask a ran*
*An dremmou laouen, ar c'horfou heneuz,*
*Goskoriad skañv, seder, an amzer gent.*
*Hag, aet da struj divalav, o c'havan,*
*E-mesk al linad, a-hed hag a-dreuz,*
*Strewet, gwadek ha gwan, war lez an hent.*

ROPARZ HEMON.

# AN HENT DIGOR

En eul lizer-kelc'h nevez kaset d'ar c'helaouennou, e lavar renerien Oriantiz, — ar re a felle d'ezo kemma an doare-skriva da beurunvani ar yez, — eo « tremenet an Emgleo ».

Eur c'helou mat eo, a gredan, evit Breiz.

Menoz rener *Gwalarn*, o sina feur-emgleo Gwened e 1937, a oa :

1° Ober d'an holl meiza tamm-ha-tamm e oa ret degemer, da ziazez pep gwellaenn, reizskrivadur F. Vallée ha « Breuriez-Veur ar Brezoneg ».

2° Eur wech aotreet an dra-se, e oa ret lezel an dud-a-studi da labourat.

Abred-kenañ e teuas anat e oa disheñvel-bras menoz an darn vuia eus ar sinerien diouz menoz rener *Gwalarn*. Anat e teuas ivez, siouaz, e oa eun toulladig Gwenediz ha na glaskent nemet eun dra : diskar labour-meur F. Vallée, da lakaat o rannyez e renk pennyez lennegel Breiz.

An hent dibabet gant X. de Langlais, R. Delaporte hag eun nebeut re all a oa eta, — daoust d'o youl vat, — eun hent dall.

Torret an Emgleo, e chom digor an hent a gas d'ar beurunvanidigez.

Evel a-raok 1937, e chom hor ger-stur :



*Ober en doare ma vo miret er yez unvan kement tra vat a gaver e rannyez Wened. Lezel da vont da goll kement tra fall a zo enni.*

Da dizout ar pal, — hag a dle beza tizet en hon amzer, gant ar rummad-tud a vev hizio, — e kontomp war studi ha labour an holl skrivagnerien, ne vern a bep rannvro.

Digant Gwenediz, ma fell d'ezo diskouez d'imp o anaoudegez-vat, e c'houlennomp :

1° En em zistaga diouz ar vesaerien fall.

2° En em voda start en-dro da *Walarn*.

Ma vije bet graet hervez aliou tud An Oriant, e vije hizio kant doare disheñvel da skriva ar yez. Kaset e vije d'an traoñ labour Gonideg, Ernault, Vallée hag o diskibien.

Saveteet eo ar brezoneg unvan. D'imp bremañ d'e beurunvani, nebeut-ha-nebeut, hep tabut, hep c'houervoni.

Ha ra dremeno darvoudou 1937 ha 1938 evel eur wallhuñvre.

Darn o deus faziet. Ne vern. Buhezek atao ar youl da zisoc'h. Digor eo an hent d'an neb a venn mont betek ar penn.

ROPARZ HEMON.

## Brezoneg er C'henwerz

Da heul pennad Yann M. Mab Koik war SAV an Diskar-Amzer,

Da heul pennad Roparz Hemon war WALARN miz Genver,

Da heul pennad Ar Yeodet war VREIZ an 22 a viz Genver,

Ez eus bet savet eur strollad-stourm nevez.

BREZONEG ER C'HENWERZ eo e ano.

E bal : ober d'ar varc'hadourien implij ar yez vroadel en o c'henwerz ; lakaat a-wel ar Brezoneg e pep stal, war bep skritell, war bep kelaouenn a Vreiz.

E genta oberenn : dastum anoiou prenerien, ar muia ar gwella.

Follennou a vez skignet dre ar vro. Setu amañ pez a lenner warno :

ME, HAG A SIN DINDAN, A LAVAR E PRENIN KEMENT TRA AM EUS EZOMM, AR MUIA MA C'HELLIN, DIGANT AR VARC'HADOURIEN HAG A RA, — DRE C'HENOU HA DREIST-HOLL DRE SKRID, — GANT AR BREZONEG EN O C'HENWERZ.

Lec'h a zo dindan evit eun tregont bennak a anoiou, chomlec'hiou ha sinou.

Goulenn ar follennou-se (eun timbr 6 gwenneg, mar plij, evit ar respont) digant chomlec'h-da-c'hortoz BREZONEG ER C'HENWERZ, Kelc'h ar Studiou Breizek, 65, ru Siam, Brest ; — pe c'hoaz digant *Gwalarn*.

Kelou hiroc'h ar miz a zeu.



# *Brezoneg Eeun*

*Ar Yec'hed d'ar Speredou Klañv.*

## FIZIAÑS

An hini a oar kaout fiziañs, gant hennez e teu an trec'h.

Pa grogan gant eul labour bennak, fiziañs am eus e teuio da vat. Ar fiziañs-se eo a ro d'in nerz da gregi gant va labour. Keit ha ma vevo ar fiziañs, e vevo ivez an nerz ; ha keit ha ma vevo an nerz, e talc'hin.

Da oberou an den eo ar fiziañs evel an dour d'an eostou. Hep dour e varvo ar plant. Hep fiziañs e varvo an oberou.

Ar fiziañs, evel an dour, a zeu alies hep goulenn : mat an traou, mat an dud, mat ar bed. Netra da ober nemet degemer donezonou an Neñv. Riskl ebet, nemet beza beuzet, pez a c'hoarvez a-wechou.

Alies ivez, siouaz, e teu ar sec'hor. Diwar abeg pe abeg, e tigresk ar fiziañs. ez a tamm-ha-tamm da netra ; setu-hi tec'het diouzimp.

Hag evel ma rank al liorzour lakaat e boan da glask dour d'e vleuniou o koueza gant ar sec'hed, e rank an oberour lakaat e boan da zastum gwella ma c'hello fiziañs d'e galon gwasket gant an dispi.

Eur pennad a bouez eo se e Skiant ar Vuhez.

D'it eta da zeski penaos soñjal, bep tro ma vo aet ar fiziañs diouzit :

1. Eun droug eo hag a rank c'hoarvezout, evel pep droug all war an douar ; hizio ganit, — gant da vignon dec'h, — gant da amezeg warc'hoaz.

2. Eun droug eo hag a dremeno, evel pep droug, gant an amzer.

3. Eun droug eo hag a dremeno buanoc'h, ma ouzout e lakaat da dremen, dre chom sioul, dinec'h, dispont, — dre chom hep ober netra d'e hiraat, — dre zerc'hel gant da labour dres evel a-raok, o c'hortoz amzeriou gwelloc'h.

4. Eun droug eo hag a dremeno kalz buanoc'h c'hoaz, ma ouzout en em zidouella, diskenn doun ez spered, ha kavout en diwez gwir *andon pep fiziañs.

Kleuz doun a-walc'h en douar, hag e kavi dour.
Diskenn doun a-walc'h ez spered, hag e kavi fiziañs.
Anavez eur wirionez vras :

Ar fiziañs a zeu d'it diouz an traou, an dud, ar bed, n'eo ket eur fiziañs start : n'eo netra nemet ar gliz skignet ganit da-unan war an traou, an dud, ar bed, ar gliz o koueza diouz *feunteun ar fiziañs veo, ar fiziañs start, o *strinka ennout noz-deiz, ha hi kuzet, ha hi dianav d'it marteze.

Keit ha ma vevi, ar feunteun-se a vo leun. Ma kav d'it a-wechou eo serret gant eur maen pounner, n'eo nemet maen pounner da huñvreou goullo ha da faltaziou treuz. Pevar ger a zo a-walc'h d'e sevel : « daoust da bep tra ».

ROPARZ HEMON.

GERIOU. — andon, *source*. — feunteun, *fontaine*. — strinka, *jaillir*.



# KASONI HA DIGASONI

(Kontadenn tennet eus istor Buhez ar Bouddha).

Gwechall edo o veva e Benares eur roue bras, Brahmadatta e ano.

Mont a reas d'ober brezel ouz Dirgheti, roue Kosala, o soñjal :

« Bihan eo douar Kosala, ha ne vo ket Dirgheti evit herzel ouz va armeou ».

Dirgheti, o welout ne c'helle ket derc'hel penn ouz Brahmadatta, a gemeras an tec'h. E-pad eur pennad e valeas amañ hag ahont. En diwez e teuas da Venares, hag eno chom gant e wreg e ti eur poder.

Eur mab a voe ganet d'ezo, a voe graet anezañ Dirghayou.

Pa voe bras ar bugel, e dad a lavaras outañ e-unan :

« Kalz a zroug a zo bet graet d'imp gant ar roue Brahmadatta. Aon en deus razomp. Ma kav ac'hanomp, lazet e vimp gantañ hon-tri ».

Hag heñ da gas e vab kuit. Dirghayou, a oa bet kelennet mat gant e dad, a lakaas e boan da zeski an holl skiantou. Evel-se e teuas da veza fur hag ampart.

D'ar c'houlz-se, edo *barver koz Dirgheti o chom e Benares, anezañ eun den fall ha piz. Gwelout a reas ar roue, e vestr gwechall, ha mont d'e werza da Vrahmadatta.

Pa glevas Brahmadatta e oa roue koz Kosala o

veva didregas gant e wreg, dianav, kuzet e ti eur poder, e c'hourc'hemennas d'e soudarded mont da gregi enno, chadenna anezo, hag o lakaat d'ar maro.

E-pad ma kased ar roue prizoniet dre *straedou Benares, setu ma welas e vab, deut da welout e gerent. Ha Dirgheti, c'hoant d'ezañ rei d'e vab eun ali diweza hep riskl ebet evit ar paotr, da lavarout a vouez uhel en eur dremen :

« Na sell ket re hir, na sell ket re nebeut ; n'eo ket gant kasoni e vez mouget ar gasoni ; gant an digasoni eo e vez mouget ».

Lazet e voe roue Kosala hag e wreg. Dirghayou o mab, koulskoude, a roas gwin da eva d'ar soudarded. Diouz an noz e laeras korfou e gerent hag o leski gant enor en eun doare dereat.

Pa glevas kement-se,- Brahmadatta a voe spontet. Rak soñjal a reas :

« Dirghayou, mab ar roue Dirgheti, a fello d'ezañ talvezout d'in maro e gerent, ha kerkent ha ma kavo e dro, va laza a raio ».

E-keit-se e oa aet Dirghayou e-barz ar c'hoad da ouela. Neuze e sec'has e zaerou ha mont adarre da Venares. O veza klevet e oa ezomm servijerien da ober war-dro *olifanted ar roue, ez eas d'en em ginnig hag e voe degemeret.

Eur wech e klevas ar roue eur vouez flour o sevel en noz, o kana eur ganaouenn gaer. Goulenn a reas ouz e vevelien piou a gane. Respontet e voe d'ezañ e oa eur paotr yaouank desket-bras ha karet-kalz gant e vignoned. Kustum e oa da gana e-giz-se e-pad an noz.

Hag ar roue neuze da c'hourc'hemenn gervel an



den yaouank-se dirazañ. Plijet-tre e voe gantañ, hag e lakaas anezañ da labourat en e gastell. Ken fur e oa ar paotr, ken eveziek, ken aketus oc'h ober e zlead ma voe roet d'ezañ eur garg a fiziañs hep dale.

Eur wech ma oa aet ar roue da chaseal, koll e hent a reas, en doare m'en em gavas hep soudard na servijer ebet nemet Dirghayou. Hag ar roue, skuiz gant ar chase, da lakaat e benn war zaoulin ar paotr ha d'en em rei da gousket evel-se.

Dirghayou a soñjas neuze :

« Ar Brahmadatta-mañ, kalz a zroug en deus graet d'in. Laeret en deus va bro, ha lazet va zad ha va mamm. Setu-heñ bremañ em galloud ».

Hag e tennas er-maez e *gleze.

Komzou e dad, koulskoude, a zeuas war e spered :

« Na sell ket re hir, na sell ket re nebeut ; n'eo ket gant kasoni e vez mouget ar gasoni ; gant an digasoni eo e vez mouget ».

Hag e lakaas e *gleze en e *c'houin.

E-keit-se edo ar roue o fiñval dre e gousk. Dihuni a reas. Hag ar paotr yaouank da c'houlenn outañ :

« Perak out spontet, â roue ? ».

« Ne gouskan ket mat », eme ar roue ; « huñvreal a ran alies emañ Dirghayou yaouank o tont etrezek ennoun gant eur *c'hleze ».

Ar paotr yaouank neuze, o lakaat e zourn kleiz war benn ar roue dizifenn, a dennas e *gleze en eur lavarout :

« Me eo Dirghayou, mab ar roue Dirgheti, a zo bet laeret e vro ganit, hag a zo bet lazet ganit koulz hag e wreg, va mamm. Deut eo ar poent d'it da baea ! ».

Ar roue, o kompren edo dic'halloud, a savas e zaouarn en eur c'harmi :

« Ro d'in ar vuhez, Dirghayou, va mignon, ro d'in ar vuhez ! ».

Ha Dirghayou, hep droug na fallentez, a lavaras :

« Penaos e c'hellfen rei d'it ar vuhez, â roue, pa'z eo te a laka va buhez-me en arvar ? D'it eo, â roue, rei d'in ar vuhez ».

Hag ar roue da respont :

« Mat eo, Dirghayou, va mignon ; ro d'in ar vuhez hag e roin d'it ar vuhez ivez ».

En doare ma stardas an eil dourn egile, en eur doui chom diwar neuze mignoned da viken.

Neuze e lavaras an den yaouank :

« A-raok mervel, va zad a gomzas d'in evel-hen :

« Na sell ket re hir, na sell ket re nebeut ; n'eo ket gant kasoni e vez mouget ar gasoni ; gant an digasoni eo e vez mouget ».

« Ha petra », eme ar roue, « e felle d'az tad lavarout ? ».

« Setu », a respontas Dirghayou : « Na sell ket re hir », da lavarout eo, diwall na badfe re hir da gasoni ; « na sell ket re nebeut », da lavarout eo, diwall da glask tabut ouz da vignoned ; « n'eo ket gant kasoni e vez mouget ar gasoni ; gant an digasoni eo e vez mouget », da lavarout eo, lazet ac'h eus va zad ha va mamm, â roue ; ma lazfen ac'hanout, lazet e vefen d'am zro gant da vignoned, ha lazet e vefe d'o zro da vignoned gant va re ; en doare-se ne vefe ket mouget ar gasoni gant ar gasoni ; bremañ m'ac'h eus roet d'in ar vuhez ha m'am eus roet d'it ar vuhez, gant an digasoni eo bet mouget ar gasoni ».



Hag e soñjas ar roue Brahmadatta :

« Fur-tre eo an den yaouank-mañ, hag heñ kavet gantañ ster komzou ken kuz ».

Hag e roas da Zirghayou bro e dad, ha kement tra a oa bet d'ezañ, hag ouspenn e verc'h da bried.

GERIOU : barver, *barbier*. — kleze, *épée*. — gouin, *fourreau*. — olifant, *éléphant*. — straed, *rue*.

# SKOL AR BREZONEG EEUN

## C'HOUEC'HVET DEVEZ

21. Da biou eo ar bara-mañ ? — d'in (*à qui... ?*).
da biou oa ar gwin-se ? — d'it.
da biou e vo ar boued-se ? — d'ezañ.
da biou eo al laez-mañ ? — d'ezi.
da biou oa ar fourmaj-se ? — d'imp.
da biou e vo an amann ? — d'eoc'h.
da biou eo ar yod ? — d'ezo.

Après le mot *da*, *piou* devient *biou* ; c'est ce qu'on appelle une mutation.

22. D'in eo an tog-se ? — ya.
d'it oa ar porpant-se ? — nann.
d'ezañ e vo ar gouriz-mañ ? — ya.
d'ezi e vije an avalou-hont ? — ya.
n'eo ket ar per-mañ d'imp ? — nann.
n'oa ket ar piz-se d'eoc'h ? — eo (*si*).
ne vo ket an avalou-douar-se d'ezo ? — eo.

23. Petra ran ? — c'hoari a ran (*que fais-je ? — je joue*).
petra rez ? — c'hoarzin a rez (*que fais-tu ?...*).
petra ra ? — c'houitella a ra (*que fait-il ou -elle ?...*).
petra reomp ? — labourat a reomp (*que faisons-nous ?...*).



petra rit ? — leina a rit (*que faites-vous ?...*).
petra reont ? — senti a reont (*que font-ils ou -elles ?...*).
petra reer ? — respont a reer (*que fait-on ?...*).

Un verbe peut se conjuguer à l'aide du verbe « faire » : *c'hoari a ran*, « je joue », mot à mot « jouer je fais », « c'est jouer que je fais ».

24. Azeza a ran. — emaoun oc'h azeza (... — *je suis en train de m'asseoir*).
eva a rez. — emaout oc'h eva.
echui a ra. — emañ oc'h echui.
bale a reomp. — emaomp o vale (... — *nous sommes en train de nous promener*).
beaji a rit. — emaoc'h o veaji.
beuzi a reont. — emaint o veuzi (*ils se noient. — ...*).
butuni a reer. — emeur o vutuni.

*O*, marque du participe présent, devient *oc'h* devant une voyelle ; après *o*, la consonne *b* devient *v*.

## SEIZVET DEVEZ

25. Diskenn a raen. — edon o tiskenn (*je descendais. — ...*).
dont a raes. — edos o tont (*tu venais. — ...*).
debri a rae. — edo o tebri (*il ou elle mangeait. — ...*).
degouezout a raemp. — edomp o tegouezout (*nous arrivions. — ...*).
deski a raec'h. — edoc'h o teski (*vous appreniez. — ...*).

dibab a raent. — edont o tibab (*ils choisissaient. — ...*).
digeri a raed. — edod o tigeri (*on ouvrait. — ...*).

Après *o*, la consonne *d* devient *t*.

26. Gervel a rin. — bez' e vin o c'hervel (*j'appellerai. — ...*).
garmi a ri. — bez' e vi o c'harmi (*tu crieras. — ...*).
gouzañv a raio. — bez' e vo o c'houzañv (*il ou elle souffrira. — ...*).
gounit a raimp. — bez' e vimp o c'hounit (*nous gagnerons. — ...*).
gourc'hemenn a reot. — bez' e viot o c'hourc'hemenn (*vous commanderez. — ...*).
gwelout a raint. — bez' e vint o welout (*ils verront. — ...*).

Après *o*, la consonne *g* devient *c'h* ; cependant *gw* devient *w*.

27. Gwalc'hi a rajen. — bez' e vijen o walc'hi (*je laverais. — ...*).
gwriat a rajes. — bez' e vijes o wriat (*tu coudrais. — ...*).
mervel a raje. — bez' e vije o vervel (*il ou elle mourrait. — ...*).
mont a rajemp. — bez' e vijemp o vont (*nous irions. — ...*).
mousc'hoarzin a rajec'h. — bez' e vijec'h o vousc'hoarzin (*vous souririez. — ...*).
merenna a rajent. — bez' e vijent o verenna (*ils ou elles déjeuneraient. — ...*).
muzulia a rajed. — bez' e vijed o vuzulia (*on mesurerait. — ...*).

Après *o*, la consonne *m* devient *v*.



28. Pegoulz e vo o tont ? — dilun.
pegoulz e vint o labourat ? — dimeurz.
pegoulz e oant o c'hoari ? — dimerc'her.
pegoulz e oa o vale ? — diriaou.
pegoulz eo bet o laerez ? — digwener (*quand a-t-il ou -elle été... ?*).
pegoulz out bet o skriva ? — disadorn (*quand as-tu été... ?*).
pegoulz oc'h bet o vale ? — disul (*quand avez-vous été... ?*).

## EIZVET DEVEZ

29. Sevel a ran abred d'al lun (*... le lundi*).
labourat a rez diwezat d'ar meurz.
dont a ra alies d'ar merc'her.
bale a reomp a-wechou d'ar yaou.
kregi a rit adarre d'ar gwener.
echui a reont atao d'ar sadorn.
diskuiza a reer peurliesa d'ar sul.

*Da* devient *d'* devant l'article.

30. Bremañ emaoun o c'hoari kartou.
neuze e oa o teski brezoneg.
hizio emañ oc'h ober rouedou.
henoz e vo oc'h eva kafe.
dec'h eo bet o koll amzer.
warc'hoaz e vo o prena frouez.
gwechall e oa o werza tachou.

31. E Brest e vin. — emaoun o vont da Vrest.
e Kemper e vi. — emaout o vont da Gemper (*à Quimper...*).

e Douarnenez e vo. — emañ o vont da Zouarnenez.
e Gourin e vimp. — emaomp o vont da C'hourin.
e Gwened e viot. — emaoc'h o vont da Wened (*à Vannes...*).
e Montroulez e vint. — emaint o vont da Vontroulez (*à Morlaix...*).
e Paris e vin. — emaoun o vont da Baris.
e Treboul e vi. — emaout o vont da Dreboul.

Les phrases ci-dessus montrent les mutations des consonnes après *da*.

32. Bale a rin. — emaoun o vont da vale (... — *je vais aller me promener*).
koania a ri. — emaout o vont da goania.
diskenn a raio. — emañ o vont da ziskenn.
gouzout a raimp. — emaomp o vont da c'houzout.
gwelout a reot. — emaoc'h o vont da welout.
merenna a raint. — emaint o vont da verenna.
pesketa a rin. — emaoun o vont da besketa.
tremen a ri. — emaout o vont da dremen.

## NAVET DEVEZ

33. Yen eo an amzer e miz genver.
kalet oa an douar e miz c'houevrer.
fall e vo ar mor e miz meurz.
glas eo ar gwez e miz ebrel.
brao e vo ar maeziou e miz mae.
stank e vije ar bleuniou e mezeven.

34. Sklaer eo an oabl e miz gouere.
kaer eo bet an heol e miz eost.



dare e vo ar per e miz gwengolo.
melen eo an deliou e miz here.
hir eo an noz e miz du.
berr eo an deiz e miz kerzu.

35. N'eo ket brao an amzer er mintin-mañ.
n'eo ket fall an amzer er miz-mañ
n'eo ket bet kaer an eost er bloaz-mañ.
n'oa ket lous an hentou er goañv-se.
n'oa ket sec'h an douar en hañv-se.
n'oa ket teñval an oabl en noz-se.

36. Glao a ra abaoe derc'hent dec'h.
erc'h a raio a-raok serr-noz (... *la tombée de la nuit*).
grizilh a rae goude kreisteiz.
avel a raio betek an abardaez.
brumenn a rae e-pad an endervez.
arne a rae war-dro hanternoz.

## DEKVET DEVEZ

37. Bez' ez eus glao deiz ha noz (*il y a...*).
bez' e oa erc'h bep goañv (*il y avait...*).
bez' ez eus grizilh bemdez.
bez' ez eus avel bep abardaez.
bez' e vo reo bemnoz (*il y aura...*).
bez' ez eus gliz bep mintin.

Le mot *pep* (« chaque ») s'emploie souvent sous la forme *bep*.

38. N'eus avel ebet dre amañ (*il n'y a pas de...*).
n'eus bet glao ebet er miz diweza (*il n'y a pas eu de...*).

ne vo heol ebet dre aze (*il n'y aura pas de...*).
n'eus koumoul ebet en tu-mañ.
ne vo skourn ebet er miz a zeu (*... le mois prochain*).
n'eus bet kurun ebet abaoe dec'h.

39. Setu amañ kastell Brest. — bras eo ar c'hastell-se (*... le château de Brest*).
setu amañ kae ar porz. — hir eo ar c'hae-se (*... le quai du port...*).
setu amañ kafe an ostaleri. — fall eo ar c'hafe-se.
setu amañ kao an ti. — doun eo ar c'hao-se.
setu aze karr an amezeien. — koz eo ar c'harr-se.
setu aze kaz ar beleg. — bihan eo ar c'haz-se.
setu aze ki ar medisin. — iskis eo ar c'hi-se.

Quand un nom masculin singulier commence par *k*, ce *k* devient *c'h* après l'article.

40. Kemener eo hemañ. — eur c'hemener onest eo.
keginer oa hennez. — eur c'heginer fall oa.
kelenner eo an den-se. — eur c'helenner mat eo.
kiger eo ar paotr-mañ. — eur c'higer ampart eo.
kar d'in eo hemañ. — eur c'har yaouank eo.
kenderv d'ezi eo hennez. — eur c'henderv koz eo.

### POELLADENN

1. Recopier 20 des phrases précédentes (une du type 21, une du type 22, etc.) en les traduisant au fur et à mesure.

2. Faire 20 phrases en utilisant le vocabulaire appris (une du type 21, une du type 22, etc.)



## GERIOU-KROAZ



### A-LED

1. divalo — aes da derri.
2. da ober rochedou — kuzulia.
3. ger-mell — doare-beleg — gwarizi.
4. doue — pez-mouneiz — ragano.
5. loen doñv — talvoudus da virout an urz.
6. benveg prizius d'al labourer-douar — feuls.
7. aneval — eus ar verb « ober » (gant kemmadur).
8. rakverb — e-kichen Pondi — gadal.
9. a lavar — niver — eus ar verb « beza ».
10. gwez sakr d'ar C'halianed — er gwez peurliesa.
11. (a) stagas — annezer eus Breiz-Veur.

## A-SERZ

1. verb o tenna d'ar vuoc'h — (e) kave d'ezañ.
2. gant ar vez e reer se — maouez a Iwerzon, brudet dre he gwarizi.
3. ger-mell — liou bleo 'zo — liamm.
4. (ez) a war-dreñv — c'hoant debri — eus ar verb « beza ».
5. eus ar verb «ober » (gant kemmadur) — tud 'zo.
6. loen binimus alies — da nac'h.
7. hep loustoni — roet goude ar maro.
8. rannig — gwelet en oabl — ano-plac'h.
9. gwez — eeun hag onest — eus ar verb « beza ».
10. ano eur straed vras en eur gêr a Vreiz-Izel — evel ma tle beza.
11. e-kichen ar vrec'h — graet evit kelenn.

### *Diskoulm kudenn miz Genver*

A-led : 1. niver ; renka ; 2. elaz ; maer ; 3. mik ; ser ; gra ; 4. eo ; nouel ; zo ; 5. pounner ; 6. fate ; edon ; 7. lezirek ; 8. ro ; revet ; si ; 9. oc'h ; tez ; mal ; 10. uhel ; devi ; 11. derez ; kalon.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest     *Ar Merour* : Y. DREZEN

*magie* hud, achanterez.
*magique* strobinellus.
*magistrat* den a lezenn 26.
*magnifique* hollgaer.
*mai* mae.
*maigre* treut.
*maigrir* treutaat.
*maille* mailh 1.
*maillet* horz* 2, 11.
*maillon* mell 1.
*maillot* mailhur 1.
*main* dourn 21.
*maintenant* bremañ.
*maintenir* derc'hel 43.
*maintien* kendalc'h ; dalc'h.
*maire* maer 3.
*mairie* maerdi 1, ti-kêr 9.
*mais* hogen ; met.
*maïs* ed-Turki, bouron.
*maison* ti 9.
*maître* mestr 15.
*maitresse* mestrez* 3.
*maitriser* mestronia.
*majesté* meurdez* ; meurded*.
*majestueux* meurdezus.
*majeur* brasa, penna ; mt. den-a-dra.
*majorité* pep brasa ; muia ; mt. oad-gour.
*mal* vb. fall ; m. droug 1 ; gwall 1.
*malade* j. klañv ; m. klañvour 7.
*maladie* kleñved 1.
*maladif* klañvidik.
*maladresse* diampartiz*.
*maladroit* diampart.
*malaise* diaez.
*malandrin* forban 3.
*malchance* gwallchañs* ; gwallamm 1.
*mâle* j. gourel ; m. par 3.
*malédiction* malloz* 2.
*maléfice* strobinell* 1.
*malfaisant* drougoberus.
*malfaiteur* torfeder 7.
*malgré* daoust da.
*malhabile* diakuit.
*malheur* reuz 2 ; gwalleur 2 ; drouklamm 1.
*malheureux* kaez ; reuzeudik ; gwalleürus ; paour.
*malhonnête* dizonest.
*malhonnêteté* dizonestiz*.
*malice* falloni*.
*malicieux* hegasus.
*malin* j. drouk ; ijinck ; m. th. droukspered.
*malingre* blin ; dister.
*malle* mal* 2.
*malléable* govelius ; sl. gwevn.
*malmener* gwallgas.
*malpropre* lous.
*malsain* diyac'hus.
*maltraiter* gwallaoza.
*malveillant* droukyoulet.
*maman* mamm* 1 ; mammig* 1-1.
*mamelle* bronn* 22.
*mammifère* bronneg 3.
*manche* f. brec'h* 2, milgin* 1 ; m. troad 26, fust 1.
*manchette* hb. riblez-roched* 2.
*manchot* mogn.
*mandat* kemenn 1 ; kefridi* 1 ; cm. paper-arc'hant 1, 2.
*mander* kemenn.
*manège* c. redlec'h 2 ; kezegmezeven (pl.), roñsed-koad

(pl.) ; x. troiou (pl.)
*mangeoire* prezeb 1.
*manger* debri.
*maniable* loc'hus ; merus.
*manie* albac'henn* 1.
*manier* dournata 47 ; embreger 46.
*manière* doare 1 ; giz* 2 ; pl. ardou (pl.).
*manifestation* diskuliadur 2 ; diskuliadeg* 1.
*manifester* diskulia.
*manivelle* kambli* 1 ; dournikell* 1.
*mannequin* jak 1.
*manœuvre* f. embregerez 2 ; tro* 2 ; m. darbarer 7.
*manoir* maner 2.
*manque* dienez* ; diouer.
*manquer* mankout ; ober diouer 45 ; c'houita ; beza darbet 45.
*mansarde* mañsardenn* 1.
*manteau* mantell* 15 ; r.l. tumenn* 1.
*manufacture* labouradeg* 1.
*manuscrit* dournskrid 1.
*maquereau* brezel 15.
*maquignon* marc'hadour-kezeg 7.
*marais* gwern* 2.
*marâtre* lezvamm* 1.
*maraudeur* skraper 7.
*marbre* maen-marbr ; marmor.
*marc* masklou (pl.).
*marchand* marc'hadour 7.
*marchander* marc'hata 47.
*marchandise* marc'hadourez* 2.
*marche* x. kerzed, kerz ; bale ; ergerz ; ergerzadenn* 1 ; r. gp. ergerzadeg* 1 ; cc. derez 2, pazenn* 1.
*marché* marc'had 1 ; l. marc'hallac'h 2.
*marchepied* skabell* 11.
*marcher* kerzout ; bale.
*mardi* m. meurz ; vb. dimeurz.
*mare* poull 1.
*marécage* geun* 2.
*marécageux* geuniek.
*maréchal* gov 3 ; marichal 3.
*marée* mare 1.
*marge* riblenn* 1.
*margelle* bardell* 1.
*mari* pried 1 ; ozac'h 11.
*mariage* dimezi 1 ; eured 1.
*marié* m. gwaz nevez 3.
*mariée* f. plac'h* nevez 3.
*marier* vr. dimezi, euredi (*avec* ouz, gant).
*marin* moraer 7.
*marine* merdeadurez*.
*maritime* morel ; arvorel.
*marmelade* yod-frouez 1.
*marmite* kaoter* 2.
*marmot* poupig 3.
*marque* merk 1 ; arouez* 2.
*marquer* merka ; arouezia.
*marquis* markiz 7.
*marraine* maeron* 10.
*marron* m. kistinenn* 23 ; j. liou-kistin.
*mars* meurz.
*marteau* morzol 2.
*marteler* morzolia.
*martyr* merzer 7.
*martyre* m. merzerinti* 1.
*martyriser* merzeria.



*masculin* gourel.
*masque* gweenn 1, maskl 1.
*massacre* lazadeg* 1.
*massacrer* lazadega ; fg. drailha.
*masse* tolzenn* 1.
*masser* boda ; r. cs. merata 47.
*masseur* merataer 7.
*massif* fetis.
*massue* bataraz* 1.
*masure* foukenn* 1.
*mât* gwern* 2.
*matelas* golc'hed* 1 ; matarasenn* 1.
*matelot* martolod 3.
*matériaux* danvez 2 ; dafar.
*matériel* j. danvezel ; m. danvez.
*maternel* mammel.
*maternité* mammelez*.
*mathématiques* jedoniez*.
*matière* danvez 2.
*matin* beure 1, mintin 1.
*matinée* beurevez 2, mintinvez 2.
*maturité* azvder ; darevder.
*maudire* milliga ; mallozi.
*mausolée* kañvdi 1.
*maussade* rec'het.
*mauvais* fall ; drouk ; gwall.
*maxime* ger-stur 2.
*maximum* j. uhela ; m. barr 1 ; rann uhela* 1.
*me* am ; va.
*mécanicien* mekaniker 7.
*mécanique* j. ardivinkel ; f. ardivink 1.
*mécanisme* gwikefre* 1.
*méchanceté* fallentez* 2 ; falloni* 1.
*méchant* drouk ; fall ; fallakr.
*mèche* poulc'henn* 1 ; r. cs. kizennad* 1.
*méconnaître* dianavezout.
*mécontent* drouklaouen.
*mécontentement* displijadur*.
*mécontenter* gina, chifa.
*médaille* medalenn* 1.
*médecin* medisin 3 ; mezeg 3.
*médecine* medisinerez ; mezegiez*.
*médiateur* hanterour 7.
*médicament* louzou 6'.
*médiocre* krenn ; peuzvat.
*médire* droukprezeg.
*médisance* droukprezegerez.
*médisant* droukprezeger.
*méditation* prederiadur 2 ; prederiadenn* 1.
*méditer* prederia.
*méduse* blonegenn-vor* 23.
*méfait* kammober 2.
*méfiance* diskred.
*méfiant* diskredik.
*méfier* vr. diskredi (*de* war).
*mégère* keben* 3.
*meilleur* gwell, gwelloc'h ; gwella.
*mélancolie* melkoni*.
*mélancolique* melkonius.
*mélange* kemmesk 1.
*mélanger* kemmeska.
*mêler* meska ; vr. emellout (*de* e).
*mélodie* ton 2 ; heson.
*mélodieux* heson.
*melon* p. aval-sukrin 1 ; hb. tog-meloñs 1.
*membrane* kroc'henenn* 1.
*membre* ezel 15.

*même* end-eeun ; zoken ; hevelep.
*mémoire* eñvor* 2.
*mémorandum* kounskrid 1.
*menaçant* gourdrouzus.
*menace* kinnig 1 ; gourdrouz 1.
*menacer* kinnig ; gourdrouz.
*ménage* tiad 1 ; cc. arrebeuri (pl.).
*ménager* j. amsellus ; v. arboella.
*ménagère* maouez* an ti 3.
*ménagerie* gouezvildi 1.
*mendiant* klasker-bara 7 ; kloc'her 7.
*mendier* kloc'ha.
*mener* kas ; ren.
*menhir* maen-hir 11.
*mensonge* gaou 16.
*mensuel* miziek.
*mental* speredel.
*menteur* j. gaouiat ; m. gaouiad 12.
*menthe* bent*.
*mention* meneg 1.
*mentionner* menegi.
*mentir* lavarout gevier ; lavarout gaou.
*menton* elgez* 2, bailhog 1.
*menu* j. moan, munut ; m. roll-meuziou 1.
*menuisier* munuzer 7.
*mépris* fae, dispriz.
*méprisable* astut ; dismegus.
*méprisant* faeüs ; disprizus.
*méprise* fazi 1.
*mépriser* dispriza.
*mer* mor 2.
*mercenaire* goprad 12 ; goprsoudard 3.
*merci* bennoz Doue* ; trugarez* 2.
*mercier* merser 7.
*mercredi* m. merc'her ; vb. dimerc'her.
*mercure* arc'hant-beo.
*mère* mamm* 1.
*méridien* kreisteizkelc'h 2.
*méridional* j. kreisteizel ; m. kreisteizad 12.
*méritant* dellezek.
*mérite* dellid 1.
*mériter* dellezout.
*méritoire* dellidus.
*merlan* morlouan 3.
*merle* moualc'h* 14.
*merveille* marz 1.
*merveilleux* marzus.
*mes* va.
*mésange* penngiaou 3.
*mésaventure* tro-fall* 2.
*mesquin* piz ; striz ; skort.
*message* kannadur 2.
*messager* kannad 3.
*messe* oferenn* 1.
*messie* mesiaz.
*mesure* muzul 2.
*mesurer* muzulia.
*métal* metal 1.
*météorologie* oablouriez*.
*méthode* doare 1 ; hent 1.
*méthodique* reizet-mat.
*métier* micher* 2.
*métis* hiron 3.
*mètre* metrad 1.
*métropole* kêrbenn* 1.
*mets* meuz 2.
*mettre* lakaat.
*meuble* glustr 1 ; annez 2.
*meubler* glustra ; anneza.



*meule* bern 2 ; n. breolim* 1 ; maen-milin 11.
*meunier* miliner 7.
*meurtre* muntr 1.
*meurtrier* muntrer 7.
*meurtrir* bloñsa, brondua.
*meurtrissure* bloñs 1, brondu 1.
*meute* bagad-chas 1.
*mévente* fallwerz* 2.
*miauler* miaoual.
*miche* choanenn* 1.
*microbe* garvuhezegan 3.
*microscope* lunedenn-greski* 1
*midi* kreisteiz.
*mie* minvig.
*miel* mel.
*mien* d'in ; *le m.* va hini ; *les m-s* va re.
*miette* bruzunenn* 23.
*mieux* gwell, gwelloc'h ; gwella.
*mignon* koantik.
*migraine* poan-benn* 2.
*milan* skoul 3.
*milieu* kreiz ; kreizenn* 1.
*militaire* j. brezelel ; m. den a vrezel 26.
*mille* mil ; ms. miltir 2.
*millénaire* j. milvloaziek ; m. milved 1.
*millésime* bloaziadur 2.
*milliard* miliard 1.
*milliardaire* mondian 3.
*millième* j. milvet ; m. milvedenn* 1.
*millier* miliad 1.
*million* milion 1.
*mince* moan ; tano.
*minceur* moander ; tanavder.
*mine* neuz* 2 ; l. mengleuz* 2.
*minerai* kailh 1.
*minéral* maen 11.
*mineur* j. dindan oad ; m. minor 3 ; mengleuzier 7.
*minimum* j. izela ; m. rann* izela 1.
*ministère* x. ministrerez ; gp. strollad-ministred 1 ; l. ministrdi 1 ; sl. kefridi* 1.
*ministre* ministr 3 ; sl. kannad 3.
*minorité* pep bihana ; nebeuta ; jr. minoriez*.
*minoterie* milin-vleud* 1.
*minuit* hanternoz.
*minuscule* bihanik.
*minute* munutenn* 1 ; munud 1.
*minutieux* pervez ; pismigus.
*miracle* burzud 1.
*miraculeux* burzudus.
*miroir* melezour 2.
*mise* lakadur 2 ; skod 1 ; r. hb. giz* 2.
*misérable* kaez ; reuzeudik.
*misère* ezeved ; reuzeudigez*.
*mission* kefridi* 1 ; th. mision 1.
*missionnaire* kefridiad 12 ; th. misioner 7.
*mite* tartouz 3.
*mitoyen* boutin.
*mitraille* mindrailh.
*mitrailleuse* mindrailherez* 3.
*mobile* fiñvus ; heloc'h.
*mobilier* arrebeuri (pl.).
*mobilisation* engalvadeg* 1.
*mobiliser* gervel d'an arme 43.
*mode* giz* 2.

*modèle* skouer* 2.
*modération* kerreizded* ; emziouer.
*modéré* kerreiz ; reiz.
*modérer* habaskaat ; reiza.
*moderne* a-vremañ.
*modeste* izelek ; fur.
*modestie* izelegez* ; elevez* ; furnez*.
*modification* kemmadenn* 1.
*modifier* w. kemma.
*modique* dister.
*modiste* marc'hadourez* togou 3.
*moelle* mel-askourn ; sl. bouedenn*.
*mœurs* buhezegez* ; giziou (pl.).
*moi* me.
*moignon* brec'h* voñs 2.
*moindre* bihanoc'h.
*moine* manac'h 11.
*moineau* golvan 3, 26 ; filip 3.
*moins* pp. nemet ; vb. nebeutoc'h.
*mois* miz 2.
*moisi* louet.
*moisir* louedi.
*moisissure* loueadur 2.
*moisson* eost 1 ; trevad*1.
*moissonner* medi, eosti.
*moissonneur* meder 7, eoster 7.
*moite* delt, leiz.
*moitié* hanter ; hanterenn* 1 ; h. hanterdiegez.
*molaire* kildant 11.
*môle* sao-mein 2.
*mollesse* bloter, boukter ; r.h. diegi*.
*mollet* kof-gar 1.
*moment* koulz 1, pennad 1 ; poent, ampoent.
*momentané* berrbad.
*momie* balzamegenn*.
*mon* va.
*monarchie* roueelez* 2 ; unpenniez* 1.
*monarque* roue 3, 26 ; unpenn 1.
*monastère* manati 1.
*monceau* bern 2, yoc'h* 1.
*mondain* j. bedat ; m. den ar bed 26.
*monde* bed 1.
*mondial* hollvedel.
*monnaie* mouneiz ; eskemm, dispenn.
*monocle* gwerenn-lagad* 1.
*monologue* unangomz* 1.
*monopole* gwir-miret 2 ; gwerz-viret* 2.
*monotone* unton ; sl. dizarvoud.
*monseigneur* aotrou 26.
*monsieur* aotrou 26 ; denjentil 26.
*monstre* aerouant 26 ; euzadenn* 1 ; euzvil 3.
*monstrueux* euzus.
*mont* menez 2 ; krec'h 2.
*montagnard* meneziad 12.
*montagne* menez 2.
*montagneux* meneziek.
*montant* m. bann 1 ; post 1.
*montée* krec'h 2 ; grav*.
*monter* pignat ; sevel 42.
*monticule* krug* 1, tunienn* 1.
*montre* n. eurier-godell 1 ; l. prenestr 1 ; x. diskouez.



*montrer* diskouez.
*monture* b. jao 3 ; c. stern 2.
*monument* savadur 2.
*moquer* vr. goapaat.
*moquerie* fent ; goap.
*moqueur* j. goapaus ; j.m. goapaer 7.
*moral* buhezegezel ; dereat.
*morale* skiant* ar vuhezegez 1.
*moralité* buhezegez* 2 ; kentel* 2.
*morceau* tamm 1 ; pez 2 ; darn* 1.
*mordre* danta (e) ; kregi (e) 41.
*morgue* x. rogoni*.
*moribond* j. toc'hor.
*morne* r.c. dizudi ; r.h. hurennek.
*morose* melkonius.
*mors* gweskenn* 1.
*morse* reunig-hirzentek 3.
*morsure* dantadur 2 ; krog.
*mort* j. maro 31 ; f. maro 24.
*mortalité* mervent.
*mortel* j. marvel ; marvus.
*mortier* mx. pri-raz.
*mortifier* mezekaat ; kastiza.
*mort-né* ganet-maro.
*morue* moruenn* 23.
*morve* r.cs. mic'hi
*morveux* j. mic'hiek ; m. mic'hieg 19.
*mot* ger 2 ; vb. grik, groñs.
*moteur* keflusker 2.
*motocyclette* marc'h-houarntan 26.
*motte* moudenn* 29.
*mou* blot, bouk, gwak.
*mouche* kelienenn* 23.
*moucher* vr. c'houeza e fri.
*moucheron* c'houibuenn* 23.
*moucheter* brizella.
*mouchoir* frilien 1, mouchouer 1.
*moudre* mala.
*moue* mouzerez.
*mouette* skreo 3*.
*mouillé* gleb.
*mouiller* glebia.
*moule* m. moul 1 ; f. mesklenn* 23.
*mouler* moula.
*moulin* milin* 1.
*mourir* mervel 42.
*mouron* gleiz*.
*mousse* r. p. kinvi, man ; c. spoum ; m. mous 3.
*mousseline* moñselin.
*mousser* spouma.
*moussu* kinviek, manek.
*moustache* mourrenn* 1, 27.
*moustique* pikerez* 3.
*moutarde* sezo.
*mouton* dañvad 11 ; maout 11.
*mouvant* fiñvus.
*mouvement* fiñv 1 ; fiñvadenn* 1 ; kas ; keflusk ; mt. emzao 2, 24.
*mouvoir* w. fiñval ; luska.
*moyen* j. krenn, etre ; m. tu 2, tro* 2.
*moyen-âge* krennamzer*.
*moyenne* well-waz.
*moyeu* bendell-rod 1.
*mue* muz : muzadur 2 ; diskantadur 2.
*muer* muza ; diskanta ; sl. kemma.
*muet* j. mut ; m. mud 3.
*mugir* blejal.

*muguet* p. louzaouenn-an-hañv*.
*muid* buñs 1.
*mulâtre* mulzen 3.
*mule* b. mulez* 3.
*mulet* mul 3 ; ps. meilh 3, 4.
*mulot* morsenn* 23.
*multiplier* w. lieskementi.
*multitude* engroez 2 ; maread 1.
*municipalité* kuzul-kêr 2.
*munir* pourveza.
*munitions* pourveziou-brezel (pl.).
*mur* moger* 2, mur* 2.
*mûr* dare, azo.
*muraille* moger* 2.
*mûre* mouarenn* 23.
*mûrir* darevi, azvi.
*murmure* hiboud 1.
*murmurer* hiboudi ; grozmolat.
*muscle* kigenn* 1.
*musculeux* kigennek.
*museau* muzell* 1 ; fri 1.
*musée* mirdi 1.
*muselière* minwal* 2.
*musicien* soner 7 ; sonour 7.
*musique* sonerez.
*musulman* j. muzulmat ; m. muzulmad 3, 13.
*mutation* kemmadur 2.
*mutiler* mac'hagna.
*mutin* dispac'her 7.
*mutinerie* dispac'h 1.
*mutuel* kenetre.
*myope* berrwel.
*mystère* kevrin 1.
*mystérieux* kevrinus.
*mystique* kevrinel.
*mythologie* doueedoniez*.

# N

*nabot* blogorn 3.
*nacelle* bagig* 1-1 ; kambraerlestr* 1.
*nacre* gwer-kregin.
*nage* neuerez.
*nageoire* angell* 1.
*nager* neui.
*nageur* neuer 7.
*naguère* ergentaou.
*naïf* eeun ; hegredik.
*nain* korr 3.
*naissance* ganedigez*.
*naître* beza ganet 45.
*naïveté* eeunded* ; regredoni*.
*nappe* doubier* 1.
*narcisse* foeonenn* 23
*narine* fron* 1, fronell* 1.
*narration* dezrevelladur 2.
*narrer* dezrevell.
*naseau* fron* 1, fronell* 1.
*nasiller* froni ; komz dre ar fri.
*nasse* kidell* 1.
*natal* genidik.
*natalité* feur ar ganedigeziou.
*natation* neuerez.
*natif* genidik.
*nation* broad* 1.
*national* broadel.
*nationalité* broadelez* 2.
*nativité* ginivelez*.
*natte* plañson 1.
*naturaliser* broadi.
*nature* natur* ; sl. doare 1.
*naturel* a-ouenn ; naturel ; gwirion.



*naturellement* evel just.
*naufrage* peñse 1.
*nausée* heug ; kalon-losk*.
*naval* a vor.
*navet* irvinenn* 23.
*navette* bulzun* 1.
*navigable* merdeüs.
*navigateur* merdead 12.
*navigation* merdeadurez*.
*naviguer* merdei.
*navire* lestr 15.
*navrant* mantrus.
*navrer* mantra.
*ne* ne ; na.
*néanmoins* evelkent.
*néant* netra.
*nébuleux* koumoulek.
*nécessaire* ret.
*nécessité* ret.
*nécessiter* goulenn.
*nécessiteux* ezommek.
*néfaste* drouk.
*nèfle* mesperenn* 23.
*négation* nac'hidigez*.
*négligence* digasted*.
*négligent* digas.
*négliger* lezel a-gostez.
*négociant* kenwerzer 7.
*négocier* breutaat (diwarbenn).
*nègre* morian 3.
*neige* erc'h.
*neiger* ober erc'h 45.
*nénufar* loa-zour*.
*nerf* nervenn* 1.
*nerveux* nervennek ; fg. kintus.
*net* naet ; glan ; krenn.
*nettoyer* naetaat.
*neuf* nevez ; (9) nao.
*neutre* nep-tu ; nep-liou ; gr. nep-reiz.
*neuvième* j. navet ; m. navedenn* 1.
*neveu* niz 3.
*nez* fri 1.
*ni* na, nag.
*niais* j. diot ; genaouek ; m. diod 3 ; genaoueg 19.
*niche* kustod 1 ; r.b. log* 1.
*nichée* neiziad 1.
*nicher* neizia.
*nickel* nikel.
*nid* neiz 2.
*nièce* nizez 3.
*nielle* pebr-gwenn ; mergl.
*nier* nac'h.
*niveau* live 1.
*niveler* livea.
*noble* j. uhelwad ; fg. hael ; m. uheliad 12 ; denjentil 26.
*noblesse* noblañs* ; fg. haelded*.
*noce* eured* 1.
*nocturne* nozel.
*Noël* Nedeleg ; mq. nouel 1.
*nœud* skoulm 1.
*noir* du.
*noirâtre* arzu, damzu.
*noirceur* duder.
*noircir* dua.
*noisetier* kelvezenn* 23.
*noisette* kraoñkelvezenn* 23.
*noix* kraoñenn* 23.
*nom* ano 2.
*nomade* j.m. kantreer 7.
*nombre* niver 1.
*nombreux* niverus, stank.
*nombril* begel.
*nommer* envel 42.
*non* nann.

_nonchalant_ landreant.
_nonne_ leanez* 3.
_nord_ hanternoz.
_nord-est_ biz.
_nord-ouest_ gwalarn.
_normal_ reiz ; reoliek.
_nos_ hon, hor, hol.
_nostalgie_ droug-hirnez.
_notable_ j. heverk ; m. penn-bras 1.
_notaire_ noter 7.
_notamment_ peurgetket.
_note_ notenn* 1.
_noter_ notenna.
_notion_ damsoñj 1.
_notoire_ brudet.
_notre_ hon, hor, hol.
_nôtre_ d'imp. ; _le n._ hon hini.
_nouer_ skoulma.
_nourrice_ magerez* 3.
_nourricier_ mager.
_nourrir_ maga ; beva ; boueta 47.
_nourrisson_ magadell* 3.
_nourriture_ boued 1.
_nous_ ni ; hon, hor, hol.
_nouveau_ nevez.
_nouveauté_ nevezinti* 1 ; nevezded*.
_nouvelle_ kelou 6' ; doare 1 ; kontadenn* 1.
_novembre_ du ; kala-goañv.
_noyade_ beuzadeg* 1.
_noyau_ maen 11 ; sl. bouedenn* 1.
_noyer_ m. kraoñenn* 3 ; w. beuzi.
_nu_ noaz.
_nuage_ koumoulenn* 23 ; koabrenn* 23.
_nuageux_ koumoulek.
_nuance_ arliou 24.
_nue_ koabr (pl.).
_nuire_ noazout (_à_ ouz).
_nuisible_ noz* 2 ; nozvez* 2.
_nul_ didalvoud.
_nullité_ didalvoudegez*.
_numéro_ niverenn* 1.
_numéroter_ niverenni.
_nu-pieds_ diarc'hen.
_nuque_ kilpenn 1.
_nu-tête_ diskabell.

# O

_oasis_ glasvezeg* 1, 4.
_obéir_ senti (_à_ ouz).
_obéissance_ sentidigez*.
_obéissant_ sentus.
_obèse_ kofek.
_objection_ eneplavar 1.
_objet_ tra 1.
_oblat_ gouestlad 12.
_obligation_ endalc'h.
_obligatoire_ endalc'hus ; ret.
_obligeant_ servijus.
_obliger_ enderc'hel 43 ; redia ; harpa.
_oblique_ beskellek, stouek.
_oblong_ hirmoan.
_obscène_ lik, hudur.
_obscur_ teñval.
_obscurcir_ w. teñvalaat.
_obscurité_ teñvalijenn*.
_obséder_ heskina.
_obsèques_ obidou (pl.).
_observation_ eveziadenn* 1.
_observatoire_ sellva 1.
_observer_ evezia ; evesaat ; th. mirout.



_obstacle_ harz 1, skoilh 1.
_obstination_ kilpennegez*.
_obstiné_ kilpennek ; aheurtet.
_obstruer_ stanka.
_obtenir_ kaout 45 ; tizout.
_obtus_ tougn.
_obus_ obuz 2.
_occasion_ tro* 2.
_occident_ kornog.
_occulte_ kevrinek.
_occupation_ dalc'h ; labour 2 ; kefridi* 1.
_occupé_ dalc'het.
_occuper_ derc'hel 43 ; vr. pledi (_de_ gant).
_occurence_ degouez 2.
_océan_ mor-bras 2 ; meurvor 2.
_octave_ eizved 1 ; mq. eizvedenn* 1.
_octobre_ here.
_octroi_ aotre 1 ; mt. tellou-kèr (pl.) ; l. telldi 1.
_odeur_ c'houez 2.
_odieux_ kasaus.
_odorat_ c'houesa.
_œil_ lagad 21, 1.
_œillet_ ee. lagadenn* 1 ; p. jenoflenn* 23.
_œuf_ vi 1.
_œuvre_ ober 1 : oberenn* 1.
_offensant_ dismegañsus.
_offense_ dismegañs* 1.
_offenser_ dismegañsi.
_office_ x. kefridi* 1 ; th. ofis 1.
_officiel_ a-berz Stad ; peurzivizet.
_officier_ m. ofiser 7 ; v. oferenni.
_offrande_ kinnigidigez* 2.
_offre_ kinnig 1.
_offrir_ kinnig.
_ogre_ ronfl 3.
_oie_ gwaz* 4.
_oignon_ penn-ognon 1.
_oindre_ eoulia ; th. oleoi.
_oiseau_ evn 3, labous 3.
_oisif_ vak, arouarek.
_oisiveté_ arouaregez*.
_olive_ olivezenn* 23.
_ombrage_ disheol.
_ombrager_ disheolia.
_ombrageux_ skeudik.
_ombre_ skeud 1.
_ombrelle_ disheolier 1.
_ombreux_ gwaskedek.
_omelette_ alumenn-viou* 1.
_on_ an den ; an dud.
_oncle_ eontr 3.
_onde_ gwagenn* 1.
_ondée_ barr-glao 1.
_ondoyer_ gwagenna ; gourvadezi.
_ondulé_ gwagennek.
_onduler_ gwagenna.
_ongle_ ivin 1.
_onguent_ traet 1.
_onze_ unnek.
_onzième_ j. unnekvet ; m. unnekvedenn* 1.
_opale_ opalenn* 1.
_opaque_ divoull.
_opération_ oberiadenn* 1 ; md. oberiatadur 2.
_opérer_ oberia ; md. oberiata 47.
_opiniâtre_ kilvers.
_opinion_ kredenn* 1 ; meno.
_opportun_ e koulz.
_opposé_ enep (_à_ da).
_opposer_ lakaat a-enep (_à_ da) ; vr. enebi (_à_ ouz).

opposition eneberez.
oppresser gwaska.
oppresseur gwasker 7, mac'homer 7.
oppression gwaskerez.
opprimer gwaska, mac'homa.
or cj. bremañ ; m. aour.
oracle diougan 1.
orage arne 2.
orageux arneüs.
orange aouraval 1, orañjezenn* 23.
orateur prezegenner 7.
orbe kelc'h 3 ; kant 1.
orbite r.c. poull-lagad 1 ; x. kelc'hdrôad* 1.
orchestre laz-seni 1.
ordinaire boutin ; boas.
ordinairement peurvuia.
ordonnance kemenn 1 ; urziadur 2 ; h. soudard-mevel 3.
ordonné kempenn.
ordonner kempenn ; gourc'hemenn ; th. belegi.
ordre gourc'hemenn 1 ; urz* 2.
ordure lastez.
oreille skouarn* 22.
oreiller goubenner 2.
orfèvre aourour 7.
organe benveg 1 ; r. cs. benvegenn* 1.
organisation urzadiur 2 ; reizadur 2.
organiser urzia ; reiza.
organisme benvegadur 2.
orge heiz.
orgie mezvadeg* 1.
orgue ograou (pl.).
orgueil lorc'h.
orgueilleux lorc'hus.
orient reter.
orienter retera.
orifice genou ; toull 1.
original kenta ; dibar ; iskis.
origine orin 1.
orme evlec'henn* 23.
ornement kinkladur 2.
orner kinkla.
ornière rollec'h 2.
orphelin emzivad 3.
orteil biz-troad 25.
orthographe doare-skriva 1 ; reizskrivadur 2.
ortie linad.
ortolan kilheri 3.
os askourn 11.
oseille triñchin.
oser kredi.
osier aozilh.
osselets pempigou (pl.).
ossuaire karnel* 2.
ostensoir heolenn* 1.
otage gouestlad 12.
ôter lemel 42.
ou pe.
où e-lec'h ; pelec'h.
ouate gloanad.
oubli ankounac'h ; ankounac'haenn* 1.
oublier ankounac'haat ; disoñjal.
ouest kuz-heol.
oui ya.
ouïe x. kleved ; cc. brenk 1.
ouragan korventenn* 1.
ourlet gourem 1.
ours arz 3.
oursin teureug 3.
outil benveg 26.
outrage dismeg ; dismegañs* 1.



outrager dismega.
outre pp. ouspenn ; f. sac'h-ler 26.
ouvert digor.
ouverture digoradur 2.
ouvrage labour 2 ; oberenn* 1.
ouvrier micherour 7.
ouvrir digeri 41.
ovale hirgelc'hiek.

# P

pacifier peoc'haat.
pacifique peoc'hus.
pacte emgleo 2.
paganisme paganiez*
page f. pajenn* 1 ; m. floc'h 11.
païen j.m. pagan 3.
paillasse golc'hed-plouz* 1.
paillasson torch-treid 1.
paille plouz, kolo. ; cc. plouzenn* 1, koloenn* 1.
pain bara
pair j. par ; m. par 17.
paisible sioul ; habask.
paître peuri.
paix peoc'h.
palais palez 2 ; r. cs. staon* 2.
palan palank.
pâle disliv.
palefrenier paotr-kezeg 3.
paletot paltok 1.
palier pondalez 2.
pâlir koll e liou.
palissade kael-beuliou* 2, 14.
palme palmezenn* 1 ; x. lore 1.
palmier palmezenn* 3.
palper dournata 47.
palpiter darlammat.
pan r. hb. pastell* 1 ; r.dc. pennad-moger 1.
panache bouch 1.
panais panezenn* 23.
panaris beskoul* 1.
pancarte skritell* 1.
panier paner* 2.
panne x. sac'hadenn* 1.
panneau panell* 1.
panse tor 2.
panser liena ; r.b. skrivella.
pantalon bragou 6' ; lavreg 1.
panteler dielc'hat.
panthère pantera 3.
pantin merc'hodenn* 1, 3.
pantoufle pantouflenn* 1.
paon paun 3.
pape pab 3.
papeterie x. paperaerez ; l. stalbaper* 2.
papier paper 1, 2.
papillon balafenn* 3, 1.
paquebot mordreizer 2.
pâquerette tro-heol* 2.
pâques pask.
paquet pakad 1.
parabole parabolenn* 1.
par dre ; gant.
parachute harz-lamm 1.
parade moustr ; pompad.
paradis baradoz 2 ; gwenva 1.
paradoxe digenveizad 1.
parages biojaou (pl.).
paragraphe rannbennad* 1.
paraître hañvalout.
parallèle j. kenstur (à gant) ; f. kensturienn* 1.
paralyser seiza.
paralysie seizi.
parapet aspled 1.

_parapluie_ disglavier 1.
_paratonnerre_ harz-foeltr 1.
_paravent_ andorenn* 1.
_parc_ gourliorz* 1 ; kloz. 2, 16.
_parce que_ dre ma.
_parcelle_ tachennig* 1-1 ; r. nr. griñsenn* 1.
_parchemin_ parch.
_parcourir_ ergerzout ; redek.
_parcours_ hent 1 ; hentad 1.
_pardessus_ mantell* 15.
_pardon_ trugarez* ; ts. pardon 2.
_pardonner_ pardoni ; disteurel 43.
_pareil_ heñvel (_à_ ouz) ; par (_à_ da).
_parent_ kar 26.
_parenté_ kerentiez* 1.
_parenthèse_ kloched-kroumm 1.
_parer_ diarbenn ; r. rt. kinkla.
_paresse_ diegi*. leziregez*.
_paresseux_ diegus, lezirek.
_parfait_ j. peurvat ; klok ; disi.
_parfois_ a-wechou ; gwech.
_parfum_ frond 1.
_parfumer_ fronda.
_pari_ klaoustre* 1.
_parier_ lakaat klaoustre.
_parjure_ x. falsle 1 ; h. falstouer 7.
_parlement_ breujou (pl.).
_parler_ komz.
_parloir_ komzva 1.
_parmi_ e-mesk, e-touez.
_parodie_ drevezadur 2.
_paroi_ speur* 2.
_paroisse_ parrez* 2.
_paroissien_ h. parreziad 12, parrezian 3, 9' ; cc. euriou (pl.). parrezian 1.
_parole_ komz* 1 ; ger 2 ; lavar 2, 1.
_parquer_ kloza.
_parquet_ plañchod 1 ; mt. jr. lez-varn* 2.
_parrain_ paeron 3.
_parsemer_ dasstrewi.
_part_ rann* 1, lod 1.
_partage_ rannidigez* 2.
_partager_ ranna ; lodenna.
_parterre_ r.p. bleuñveg* 1, 4; sl. traoñ.
_parti_ kevrenn* 1 ; kostezenn* 1 ; tu 2 ; menoz 2.
_partial_ untuek.
_participer_ kemer perz (_à_ e).
_particulier_ divoutin ; prevez.
_partie_ rann* 1, kevrenn* 1, lod 1 ; r. dv. abadenn* 1.
_partiel_ diglok.
_partir_ mont kuit 45.
_partisan_ dalc'hiad 12.
_partout_ dre-holl.
_parure_ brageriz 2.
_parvenir_ dont a-benn (_à_ da) 45 ; tizout.
_pas_ vb. ket ; m. kammed 1, paz 2.
_passable_ peuzvat.
_passage_ tremen ; treiz ; l. banell* 1 ; treizva 1 ; r. lt. arroud 1.
_passager_ j. dibad ; m. treizad 12.
_passant_ m. tremener 7.
_passe_ mr. ode-vor* 1.
_passé_ j. tremenet ; m. amzerdremenet*, tremened.
_passeport_ tremen-hent 1.



_passer_ tremen ; _se p._ c'hoarvezout ; _se p._ (de) dioueri.
_passerelle_ treuzell* 1.
_passe-temps_ diverr-amzer 1.
_passeur_ treizer 7.
_passif_ j. distrivant ; m. dle 1.
_passion_ trivliad 1 ; c'hoantegez* 2 ; th. pasion*.
_passoire_ sil 1.
_pasteur_ mesaer 7 ; th. pastor 3.
_pastille_ pastilhezenn* 23.
_patate_ patatezenn* 23.
_patauger_ patouilha.
_pâte_ toaz.
_pâté_ pastez 2.
_patente_ aotre-gwerza 1.
_paternel_ tadel.
_paternité_ tadelez*
_pâteux_ toazek ; gludennek.
_pathétique_ fromus.
_patience_ habaskter.
_patient_ j. habask ; m. klañvour 7.
_patin_ botez-ruza* 4'.
_patiner_ ruza ; r. mx. talmeta 47.
_pâtir_ gouzañv.
_pâtisserie_ x. pastezerez ; cc. gwastell* 11 ; stal-bastezer* 2.
_pâtissier_ pastezer 7.
_patois_ trefoedach 1.
_pâtre_ bugul 7.
_patriarche_ uheldad 1.
_patrie_ mammvro* 2.
_patriote_ brogarour 7.
_patriotique_ brogar.
_patriotisme_ karantez-vro*.
_patron_ mestr 15 ; c. patrom 1 ; th. sant-paeron 11.
_patrouille_ ged-tro 1.
_patte_ pao 2.
_pâturage_ peurvan 1.
_paume_ palv 1.
_paupière_ kroc'hen-lagad 11 ; malvenn* 1.
_pause_ ehan 1, arzao 2.
_pauvre_ paour ; kaez ; pl. peorien.
_pauvreté_ paourentez* 2.
_pavaner_ vr. bragal.
_pavé_ pavez 2.
_paver_ paveza.
_pavillon_ tinell* 1 ; r. mt. banniel 1 ; r. cs. pleg.
_pavot_ rozenn-voc'h* 23.
_paye_ pae 1.
_payer_ paea.
_pays_ bro* 2.
_paysage_ gweledva 1.
_paysan_ kouer 7, koueriad 3.
_peau_ kroc'hen 11.
_pêche_ x. pesketaerez ; r.p. pechezenn* 23.
_péché_ pec'hed 1.
_pécher_ pec'hi.
_pêcher_ pesketa 47.
_pécheur_ pec'her 7.
_pêcheur_ pesketaer 7.
_pédagogie_ kelennouriez*.
_pédagogue_ kelennour 7.
_pédale_ troadikell* 1.
_peigne_ krib* 1.
_peigner_ kriba.
_peindre_ liva.
_peine_ poan* 2.
_peiner_ poania.
_peintre_ liver 7.
_peinture_ mx. liou 24 ; cc. livadur 2 ; x. liverez.

*pêle-mêle* mesk-ha-mesk.
*peler* pelliat.
*pèlerin* pirc'hirin 3.
*pèlerinage* pirc'hirinerez 2.
*pelle* pal* 2.
*pelletier* pelleter 7.
*pelote* polod 1 ; bloue 1.
*peloton* bloue 1 ; duilhad 1.
*pelouse* glazenn* 1.
*pelure* pluskenn* 23.
*penaud* toutek.
*penchant* x. pleg 1 ; gg. tor 2.
*pencher* w. stoui ; plega.
*pendant* pp. e-pad ; e-kerz ; e-doug.
*pendre* skourra ; istribilha ; r. h. krouga.
*pendule* f. horolaj 1 ; m. momeder 2.
*pène* dleizenn* 1.
*pénétrer* mont-e-barz 45.
*pénible* poanius.
*péniche* kobar* 14.
*péninsule* gourenez* 4.
*pénitence* pinijenn* 1.
*pensée* preder 2 ; soñj i ; meiz.
*penser* prederia ; soñjal ; meiza.
*pension* feurm 1 ; leve 1 ; l. tiloja 9.
*pensionnaire* lojad 12.
*pensionnat* ti-loja 9 ; skol-loja* 2.
*pente* dinaou ; diribin 1.
*Pentecôte* Pantekost ; Sul-Gwenn.
*pépie* pibid.
*pépin* splusenn* 23.
*perçant* r. sn. lemm, skiltr.
*percepteur* dastumer-gwiriou 7.
*perception* merzerez ; mt. degemeridigez*.
*percer* toulla.
*percevoir* merzout ; degemer.
*perche* ps. brell 3 ; cc. laz* 1.
*percher* w. kluda.
*perchoir* klud 1.
*perclus* notet.
*perdre* koll.
*perdreau* klujarig* 14-1.
*perdrix* klujar* 14.
*père* tad 1.
*perfection* klokter ; peurvad.
*perfectionnement* gwellaenn* 1 ; gwellaat.
*perfectionner* w. gwellaat ; klokaat.
*perfide* ganas ; gwidreüs.
*péril* riskl 1 ; argoll.
*période* amzervez* 2.
*périodique* j. a-vareadou ; m. skrid-mareadek 1.
*périr* mont da get 45.
*perle* perlezenn* 23.
*permanent* hollbadus.
*perméable* treuzus ; intrus.
*permettre* aotren 44 ; lezel.
*permis* m. aotre 1.
*permission* aotre 1 ; aotreadur 2.
*permuter* eskemma.
*perpendiculaire* a-serz (*à* war).
*perpétuel* diarzao.
*perpétuité* diarzao.
*perplexe* nec'het.
*perquisition* furchadeg* 1.
*perron* menk-ti 1.
*perroquet* peroked 3.
*perruque* maoutenn* 1.
*perruquier* perukenner 7.

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. NEMO
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)